# GWALARN

HA KANNADIG GWALARN


# AN DEN A GOLLAS E SKEUD


gant

ADALBERT VON CHAMISSO



73

KERZU 1934

# AN DEN A GOLLAS E SKEUD

gant

ADALBERT VON CHAMISSO

troet diwar an alamaneg

gant Roparz Hemon

# RAKLAVAR

Eur Gall e oa Adalbert von Chamisso, diouz e wir
ano Louis-Charles-Adélaide de Chamisso, ganet e
1781, e kastell Boncourt, e Champagn. Da vare an
Dispac'h avat e tivroas e gerent, evel kalz a noblañ-
sou, o kas d'o heul o c'houec'h bugel. Chom a reas
e Liej, en Haag, e Düsseldorf. Neuze e voe kaset da
floc'h da lez ar rouanez Frederika-Loeiza e Berlin.
Ofiser e voe e-pad eur pennad mat en armeou prusian.
N'en doa ket nemeur a vlaz evit ar vicher-se, ha ker-
kent ha ma c'hellas e roas e zilez. Distrei a reas war-
du ar c'hornog, hag e 1810 e voe anvet da gelenner
e skolaj Pondi (neuze Napoléonville !). Ne gelennas
ket eno koulskoude. Daou vloavez a dremenas e Bro-
C'hall hag en Helvetia, hag e 1812 edo e Berlin
adarre o studia al louzawouriez. Er bloaz 1813 eo e
skrivas e levr hollvrudet, « *Peter Schlemihls Wun-
dersame Geschichte* » (Istor Burzudus Per Schle-
mihl) a droomp amañ dindan eun ano aesoc'h da eñ-
vori. Al levr-se a voe savet, emezañ, « d'en em zidui
ha d'ober plijadur da vugale unan eus va migno-
ned ». Etre 1815 ha 1818 e reas Chamisso eur veaj
vras en hanternoz ar bed war eul lestr rusian. A bep
seurt eveziadennou a reas e-doug ar veaj-se diwar-
benn an dud, al loened, al louzeier hag ar yezou.
Echui a reas e vuhez e Berlin, o labourat atao war al
louzawouriez hag oc'h aoza barzonegou. Mervel a
eure e 1838.

Evel kalz oberou brudet, istor Per Schlemihl a c'hell plijout war eun dro d'ar re yaouank, na welont ennañ nemet eun aridennad darvoudou marzus, ha d'ar re gosoc'h, a zo barrek da zivinout ster kevrinus ar ger « skeud », ha da heul, da veiza mennad kuz an danevell. Eürusoc'h ar re genta. Rak gwall c'houero e vo dudi an eil re. Ha n'eo ket iskis soñjal e vez graet levenez bugale ar bed-holl gant levriou e-giz « Robinson Krusoe », « Beajou Gulliver », « Marvailhou Andersen » ha meur a hini all, ganet diwar an arvar, ar velkoni, ar spont pe an dic'hoanag ?

Evit Chamisso da veza sellet peurliesa evel eun enepromantelour, arabat ankounac'haat e voe savet an oberenn-mañ da vare ar Romantelez. Souez ebet da gaout ma welomp enni eun tammig re alies tud beuzet en o daerou, dare da sempla pe semplet: ne raent nemet ober diouz giziou o amzer, evel ma reomp-ni diouz giziou hon hini. Ret eo d'eun oberenn dougen merk hec'h oad da chom divarvel.

Keuz a zo bet d'imp, pa n'omp ket bet evit moula an istor en e bez. N'hon eus ket yalc'h vurzudus Per Schlemihl da baea hor mouler. Ar pennadou dudiusa hepken hon 'eus troet. Ar pennadou hon eus ranket krenna a zo moulet eun diverradur anezo etre krochedou hag e lizerennou stouet.



# I

Brao e oa bet an treiz, skuizus-bras avat evidoun. A-benn ar fin e tizjomp ar porz-mor. Kerkent ha ma voen kaset d'an aod gant ar vag, e kemeris va favadig va-unan. En em sila a ris a-dreuz d'eur bobl dud o vont hag o tont gant safar. Hag ez is e-barz an ti kenta, an ti distera ma welis eur barr a-istribilh dirazañ. Goulenn a ris eur gambr. Ar mevel, o teurel ouzin eur sell a zismegañs, am ambrougas betek penn uhela an ti, dindan an doenn. Goulenn a ris dour fresk dioustu, ha goulenn a ris ouspenn pelec'h e kavjen an aotrou Thomas John.

« Dirak dor an Hanternoz », a voe respontet d'in, « ar c'henkiz kenta a welot war an tu dehou, eun ti bras nevez marmor ruz ha gwenn, kolonennou e-leiz warnañ ».

« Mat ! » emezoun. Abred e oa c'hoaz. Diliamma a ris va fakad dioustu, hag o tenna er-maez va jakedenn du troet war an tu gin, e wiskis va dilhad kaera. Neuze e lakais al lizer-erbedi em godell, hag e kemeris penn va hent rag-eeun davet an den a dlee va sikour da seveni ar c'hoant a vagen, hep nebeut a spi, em bruched.

Krapet ganin straed hir an Hanternoz ha tizet an nor, e welis dizale ar c'holonennou o lugerni e-touez ar c'hlazvez. « Amañ emañ eta », a soñjis. Ha me da ziboultrenna va botou gant va mouchouer, da gempenn va c'hravatenn ha da sacha war ar c'hloc'h en eur ober eur bedenn. An nor a zigoras trumm. War ar porched e rankis respont eur bern goulennou.

Ar porzier a lakaas neuze embann va ano, hag an enor am boe da veza galvet el liorz-veur. Eno edo an aotrou John o pourmen, eur bagadig tud en-dro d'ezañ. Anavezout a ris va den war an taol, ken lart ha ken seder e oa. Eun degemer mat-tre am boe digantañ, — ar seurt degemer a vez graet gant eur pinvidig d'eur paour kaez. Trei a reas davedoun, hep trei kein koulskoude d'ar re all, hag e krogas el lizer a oan oc'h astenn d'ezañ.

« Eul lizer digant va breur ! Mat ! Mat ! Pell 'zo e oan hep kelou dioutañ. Yac'h emañ atao ?... Ahont », emezañ d'e genseurted hep gortoz va respont, en eur ziskouez eun dorgenn gant al lizer, « ahont e lakaan sevel va zi nevez ». Hag heñ da derri ar siell hep ehana da gaozeal, bremañ diwarbenn ar binvidigez: « Neb n'en deus ket eur milion da vihana », a grias, « n'eo, mar karfec'h va c'hredi, nemet eur c'hlasker-bara ». — « O, na gwir eo », emezoun, ar c'homzou o tarza eus doun va c'halon. Plijet e voe an aotrou hep mar. Mousc'hoarzin a reas d'in, o lavarout : « Chomit amañ eta, va mignon. Amzer am bo pelloc'h marteze da zisplega d'eoc'h pez a soñjan diwar-benn kement-mañ ».

Diskouez a rae al lizer, a lakaas en e c'hodell, hag e troas adarre davet e vignoned. Kinnig a reas e vrec'h d'eun itron yaouank, tra ma rae aotrounez all o gourc'hemennou da zimezelled kaer a oa eno, pep unan diouz e vlaz, hag an holl a gemeras penn o hent etrezek an dorgenn rozek.

En em sila a ris a-dreñv, hep direnka den ebet, peogwir den ebet ne rae mui a van ouzin. An holl a oa seder. O farsal hag o fentigellat e oant, gwech o komz a-zevri diwar-benn traou dibouez, aliesoc'h o



komz skañv diwar-benn traou pouezus, ha dreist-holl o c'hoapaat ar vignoned na oant ket eno, ha kement a selle outo. N'anavezen ket ar re-se mat a-walc'h da gompren nemeur eus ar pez a veze lavaret, hag e oan re brederiet ha re nec'het gant va aferiou d'in-me evit klask dirouestla seurt kudennou.

Tizet hor boa ar rozeg. An dimezell goant Fanny, hag a oa, e feson, rouanez an devez, a zeuas en he fenn ar froudenn da derri eur barrig karget a vleuniou. Flemmet e voe gant eun draen, hag eun dakenn ruz-mouk, evel tarzet eus ar rozennou teñval, a redas war he dourn tener. Ha strafuilh neuze etouez an holl dud. Taftas saoz a voe klasket. Eun den tavedek, moan, treut, diflaket, ha deut eun tammig war an oad, hag a gerze en hor c'hichen, daoust n'em boa ket taolet pled outañ, a sankas e zourn raktal e godell blat e borpant satin louet a c'hiz koz, a dennas eun doug-liziri bihan a zigoras, hag a roas d'an itron, en eur stoui doujus dirazi, ar pez a oa ezomm. Houmañ hen kemeras hep ober van, hep trugarekaat an den. Lienet e voe ar gouli, hag an holl a gendalc'has da bignat gant an dorgenn, evit kaout ar blijadur da sellout eus al lein, dreist da abuzetez c'hlas al liorz-veur, a-bell-bras betek ar mor divent.

E gwir, hollgaer e oa an arvest. Setu ma voe merzet eur poent sklaer war an dremmwel, etre ar c'hoummou teñval hag an oabl glas. « Eul lunedenn hirwel amañ ! » a grias John. Ha n'o doa ket bet ar vevelien, deredet dioustu koulskoude, amzer da loc'ha, m'en doa an den louet, en eur stoui gant eun aer dilorc'h, lakaet e zourn e godell e borpant, tennet eul lunedenn vrao diouti, hag hec'h astennet d'an

aotrou John. Hemañ ouz he dougen d'e lagad raktal, a roas da c'houzout d'ar re all e oa al lestr a oa aet kuit en derc'hent ha bet dalc'het gant an avel a-benn war wel d'ar porz-mor. Al lunedenn a dremenas a zourn da zourn, hep dont en-dro da hini he ferc'henn. Me avat a selle ouz an den-se gant souez, hep kompren penaos e oa deut eur benveg ken bras er-maez eus eur c'hodell ken bihan. Lavaret e vije koulskoude n'en doa nikun graet van, ha ne soursied ket muioc'h ouz an den louet eget ouzin-me.

Degaset e voe traou da zebri : ar gwella frouez eus holl vroiou an douar, e-barz listri a briz. An aotrou John a ginnige eun dra bennak da bep hini, hegarat ha dizaon, ha d'in e komzas evit an eil gwech: « Debrit eta. N'hoc'h eus ket bet kemend-all war ar mor ». Stoui a ris dirazañ. N'em gwelas ket avat. Edo o kaozeal dija gant unan all.

A galon vat o dije an dud en em astennet war al leton, e tor an dorgenn, dirak an arvest a en em zisplege a-zindano, hogen gleb e oa an douar. « Na c'houek e vije », eme unan bennak, « kaout pallennou turk da leda amañ ». N'en doa ket lavaret mat ma oa dourn den e borpant louet en e c'hodell, hag heñ krog da denna diouti, dilorc'h hag uvel zoken e zoare, eur pallenn turk pinvidik, neudennet-aour. Kemeret e voe gant mevelien, evel ma vije bet netra, ha dirollet ganto el lec'h rekis. An dud a yeas warnañ, dizeblant-kaer. Evidoun, sellout a ris adarre, sabatuet, ouz an den, ar c'hodell hag ar pallenn, d'ezañ ugent troatad hed ha dek troatad led, en eur rimia va daoulagad, nec'het-mik, seul vuioc'h ma ne oa nemedoun oc'h ober van.

C'hoant a-walc'h am boa da c'houlenn ar petra



hag ar penaos eus ar pez a welen. Met ne ouien ket ouz piou goulenn, hag e oan abafoc'h c'hoaz, a gredan, dirak an aotrounez servijerien eget dirak an aotrounez a servijent. Kalon a savas d'in en diwez da vont betek eun den yaouank, d'ezañ eun tres dis-teroc'h, a gave d'in, eget d'ar re all, hag a oa chomet muioc'h diouz e du. E bedi a ris da lavarout d'in piou oa an den hegarat-se, louet e zilhad. « Henhont », emezañ, « a zo evel eun tamm neud difluket eus nadoz eur c'hemener ? » — « Ya, an hini a zo aze e-unan. » — « N'e anavezan ket », a respontas. Hag evel ma n'en dije ket bet c'hoant da gomz ouzin pelloc'h, e troas kein d'in da gaozeal gant unan all diwar-benn traou dibouez.

Tommoc'h e teue an heol da veza a-benn neuze, ken na voe diaezet an itronezed. Fanny goant, o trei lezirek etrezek an den louet, — n'en doa nikun c'hoaz, war a gredan, lavaret ger d'ezañ, — a c'houlennas outañ, diwar skañv : daoust ha ne vije ket eun telt gantañ. Hag heñ da soubla dirazi ken izel ma vije kredet e oa bet graet d'ezañ eun enor dizellezet. Edo e zourn dija en e c'hodell, ha sed o tont er-maez danvez, peuliou, kerdin, klaoiou, hag en eur ger kement a zo ret da sevel eun telt biskoaz kaeroc'h. An aotrounez yaouank a roas dourn d'e gempenn. Golei a rae holl c'horread ar pallenn. Hag amañ c'hoaz, nikun ne seblantas beza souezet.

Pell 'zo ne oa ket aes va fenn. Gwall enkrezet e oan zoken. Petra a voe neuze, pa welis anezañ, da seveni ar goulenn a voe graet da heul, o tenna eus e c'hodell tri marc'h-red, tri jao bras ha kaer, a lavarañ d'it, dibret, harnezet hag all. Soñj eta, en ano Doue, tri marc'h dibret o tont eus ar c'hodell end-

eeun ma oa deut dija diouti eun doug-liziri, eul lunedenn hirwel, eur pallenn neudennet, ugent troatad hed ha dek troatad led d'ezañ, eun telt a vent gant hennez, gant e beuliou hag e glaoiou ! Toui a ran d'it em eus gwelet kement-se gant va daoulagad. Anez ne c'hellfes ket va c'hedi.

An den-se a oa amparfal ha dilorc'h, nebeut a evez a veze taolet outañ, ha koulskoude ne oan ket evit tenna va daoulagad diwar e zremm disliv. Ar spont a save ennoun. Ne oan ket pelloc'h evit padout.

Lakaat a ris em soñj mont kuit dre laer, eun dra hag a vije aes, a greden, pa ne oa ket nemeur a ezomm ac'hanoun eno. C'hoant am boa distrei d'ar gêr, klask va chañs antronoz gant an aotrou John, ha ma vijen kalonek a-walc'h d'hen ober, e c'houlennata diwar-benn an den louet iskis-se. Siouaz d'in, pa n'hellis ket skampa ac'hano !

Tizet em boa dija en em ruza dre ar rozeg, betek traoñ an dorgenn, hag edon war eun tamm tirienn dizolo. Aon d'in da veza gwelet o treuzi ar geot e-lec'h mont dre an aleziou, e taolis eur sell eveziek a dro-war-dro. Pebez spont a grogas ennoun eta, pa verzis den e borpant louet war va lerc'h o tont davedoun. Tenna a reas e dog dioustu ha soubla dirazoun izeloc'h eget n'en doa graet den biskoaz. Hep mar ebet, e felle d'ezañ komz ganin, ha ne oan ket evit mirout outañ hep beza dizeven-krenn. Tenna a ris va zog eta eveltañ, soubla a ris ivez, hag e chomis eno diskabell ouz an heol, evel gwriziennet el lec'h ma edon. Sellout a raen outañ, saouzanet, e-giz eul labous a zo bet teoget gant eun naer. Evitañ, diouz e du, e seblante beza aonik-meurbet. Ne save ket e zaoulagad, ha goude soubla c'hoaz meur a wech, e



tostaas, hag e lavaras d'in a vouez izel, en eur valbouzat, evel eur c'hlasker-bara : « Va digarezit, aotrou, ma teuan da drubuilha ac'hanoc'h, ha da doulla kaoz ganeoc'h hep hoc'h anaout. Eur bedenn am eus da ober d'eoc'h. Va lezit, mar plij... » — « Met en ano Doue, aotrou ! » emezoun o trouc'ha e gomz, « petra a c'hellan-me ober evit eun den hag a... »

Chom berr a rejomp hon-daou, en eur ruzia, a gredan. Goude eur pennad e komzas adarre : « N'em eus ket bet pell amzer ar blijadur da veza en ho kichen, hag evelato, ouspenn eur wech (va lezit d'hen anzav d'eoc'h) em eus sellet gant eun estlamm dreistlavar ouz ar skeud kaer n'eus ket kaeroc'h a daolit pa vezit en heol, dizeblant, ha gant eun doare dismegañs largentezus. Ya, ar skeud dispar-se, a zo amañ ouz ho treid. Pardonit d'in : emaoun o vont da ober d'eoc'h eur c'hinnig diaviz. Ha ne zisplijfe ket d'eoc'h gwerza d'in ar skeud-se ? »

Tevel a reas. Evidoun, kavout a rae d'in e oa rod eur vilin o trei em penn. Petra ober gant ar c'hinnig iskis-se da brena va skeud ? Diskiant oa, a gredis, hag o kemma stumm va mouez da glota gwelloc'h ouz stumm e vouez-heñ, e respontis : « He ! He ! Va mignon ker, n'hoc'h eus ket a-walc'h eta gant ho skeud-c'houi ? Sed aze eur marc'had souezus ma 'z eus hini ! » Hag heñ raktal : « Me a zo ganin em godell meur a dra ha na vo ket kavet dister, aotrou. Da gaout ar skeud talvoudek-dispar-se, n'eus priz ebet re uhel, war va meno ».

Yena a ris adarre, o kaout soñj en e c'hodell, ha ne gomprenis ket penaos em boa gellet ober anezañ « va mignon ker ». Ha me da gomz eur wech c'hoaz, o klask en em zigarezi dre forz beza seven: « Met,

aotrou, pardonit d'ho servijer dister. Ne intentan ket ervat. Penaos e c'hellfen rei d'eoc'h va skeud... ? »

Trouc'ha a reas d'in ar gomz : « Aotreit d'in hepken, hoc'h Uhelded, dibrada ho skeud hag e lakaat em godell. Penaos e ran se, se ne sell nemet ouzin va-unan. En eskemm, da ziskouez va anaoudegez-vat en ho keñver, e lezan ac'hanoc'h da zibab etre an holl deñzoriou a gasan ganin em godell : ar wrizienn achantet, ar vandragoun, pemp gwenneg ar Boudedeo, toubier floc'h Rolant, eur c'hornandon, d'ar priz a gerot. Nann, n'hoc'h eus ket ezomm ? Kemerit kentoc'h eta tog achantet Fortunatus, nevez kempennet ha da badout. Pe c'hoaz eur yalc'h vurzudus, heñvel ouz e hini... »

« Yalc'h Fortunatus ! » a drouc'his. Ha daoust pegen bras e oa va spont, tizet en doa, gant ar gerse hepken, trelata krenn va spered. Trei a rae va fenn, hag e welen ar peziou aour o steredenni dirak va daoulagad. « Teurvezet d'eoc'h, aotrou », emezañ, « teurel eur sell ouz ar yalc'h-mañ hag ober eun taolesa ganti ».

O sanka e zourn en e c'hodell, e tennas eur yalc'h ler kordouan teo, na bihan na bras, gwriet-start, diou lerennig kreñv d'he staga, hag a lakaas em daouarn. Ha me da furchal enni, ha da denna dek a beziou aour er-maez, ha dek c'hoaz, ha dek c'hoaz, ha dek c'hoaz adarre. Astenn a ris ken buan va dourn d'ezañ: « Tonkit aze ! Graet ar marc'had ! Me a gemer ar yalc'h ha c'houi a gemer ar skeud ! »

Tonka a reas ha daoulina raktal dirazoun. Hag e welis anezañ, ken ampart ha tra, o tistaga skañv va skeud diwar ar geot, ouz e zibrada, ouz e rolla hag e blega, ha neuze ouz e c'hodella. Hag heñ da sevel,



da soubla eur wech c'hoaz dirazoun ha da vont war e giz etrezek ar rozeg. Kavout a reas d'in e kleven anezañ o c'hoarzin sioulik outañ e-unan. Me avat a groge start e lerennou ar yalc'h. Heoliek e oa an douar tro-war-dro. Boudinella a rae va fenn.

## II

A-benn ar fin e teuis ennoun va-unan. Mall a voe ganin mont kuit ac'hano, pa n'em boa mui netra da ober dre eno. Kenta a ris a voe karga va godellou a aour. Neuze e stagis lerennou ar yalc'h start em c'herc'henn, hag e kuzis anezi em brennid. Ne voen merzet gant nikun o vont er-maez eus al liorz. Tizout a ris an hent bras, hag ac'hano e skois etrezek kêr. E oan o tostaat ouz an Nor, beuzet em soñjezonou, pa glevis unan bennak o huchal a-dreñv d'in : « Den yaouank ! He, den yaouank ! Selaouit 'ta ! »

Hag e welis, o trei, eur wrac'h koz hag a c'halve ac'hanoun : « Diwallit, aotrou. Emaoc'h o paouez koll ho skeud. » — « Bennoz Doue d'eoc'h, moereb ! » Teurel a ris eur pez aour d'ezi evit hec'h ali madelezus, hag e kerzis dindan ar gwez.

P'en em gavis dirak an Nor, e rankis klevout digant ar gedour ar c'homzou-mañ : « E pelec'h hoc'h eus lezet ho skeud, aotrou ? » Ha damc'houde e voe tro diou vaouez : « Jezuz-Maria ! Ar paour kaez den-mañ en deus lezet e skeud war e lerc'h ! »

Ha me, hegaset, da ziwall ar muia ma c'hellen da vale en heol. Ne oan ket atao evit hen ober, avat, er ru vras da skouer, hag a rankis treuzi, siouaz d'in, d'an ampoent ma edo ar vugale o tont eus ar skol.

Eun tortig fallakr milliget (e welout a ran c'hoaz) a daolas pled dioustu n'em boa ket a skeud. Hag heñ da ziskouez raktal en eur grial forz da holl dudigoujentil lennek ar fabourz ne oa ket a skeud em c'hichen. Ar re-mañ a voe krog ken buan da c'hoapaat ha d'am labeza gant pri : « An dud a zoare a gas o skeud war o lerc'h, pa valeont en heol ! »

D'en em zizober diouto e taolis aour a-vozadou en o mesk, hag e lammis e-barz eur c'harr-louacherez a voe kerc'het d'in gant tud vadelezus.

Ne oan ket a-vec'h pignet e-barz ar c'harr ma en em rois da ouela dourek. Drouksantout a raen dija penaos, seul uheloc'h e sav an aour war an douarmañ a-us d'an dellid ha d'ar vertuz, seul uheloc'h e sav talvoudegez ar skeud a-us d'an aour e-unan. Hag evel end-eun m'em boa gwerzet va c'houstiañs gwechall evit ar binvidigez, em boa bremañ dilezet va skeud netra nemet evit aour. Petra a c'hellfe, petra a dlefe c'hoarvezout ganin hiviziken er bed-mañ ?

Gwall strafuilhet e oan c'hoaz pa chomas ar c'harr a-sav dirak va ostaleri goz. Heugi a ris o soñjal el lastez kambrig-se dindan an doenn. Lakaat a ris degas d'in va zraou. Hag o veza degemeret ar pakadig dister gant dismegañs, ha taolet eun nebeut peziou aour, e c'hourc'hemennis kas ac'hanoun d'an ostaleri wella. Troet e oa an ti etrezek an hanternoz. Aon ebet da gaout rak an heol. Ha me da gas kuit ar paotr-karr o rei aour d'ezañ, da lakaat diskouez d'in ar gambr wella, ha da brenna an nor warnoun kerkent ha ma c'hellis.

Petra 'gav d'it e ris neuze ? Chamisso, va mignon, ar ruz a sav d'am zal, zoken dirazout. Diframma a ris ar yalc'h villiget eus va brennid, hag evel



taget gant eur barrad-kounnar, o kreski e-giz eun derzienn domm, dioutañ e-unan, e tennis aour anezi, aour, aour, aour e-leiz, hag a strewis war al leur, hag a vresis dindan va zreid, oc'h ober d'ezañ tintal, o tomma va c'halon baour ouz e sked hag e stirlink, en eur stlepel dalc'hmat aour bern-war-vern, ken na gouezis skuiz-maro war ar gwele dibriz-se, o sanka va daouarn ennañ, hag o torimellat warnañ evel eun den mezo. En doare-se e tremenis an devez, an abardaevez. Ne zigoris ket va dor. An noz o tont am c'havas gourvezet war va aour. Erfin e serris va daoulagad, og gant ar c'housked.

*(Ober a ra eur wall huñvre).*

Dihuni a ris. Abred-mat e oa c'hoaz evit doare. Va montr a oa chomet a-sav. E oan evel brevet. Naon ha sec'hed a oa d'in. N'em boa debret tamm adalek beure an derc'hent. Gant doñjer hag erez ez argasis pell diouzin an aour-se, en doa graet nebeut a-raok levenez va c'halon diboell. Bremañ e oan rec'hetkrenn ha ne ouien mui petra ober gantañ. N'helle ket chom strewet eno. Klask a ris e lakaat er yalc'h en-dro. Poan gollet ! Eus va frenester, hini ebet ne zigore war ar mor. Ret e voe d'in e zougen, dre forz poania ha c'houezi, betek eun armel vras en eur gambrig e-kichen, hag e serri e-barz. Ne lezis nemet eun dournad bennak anezañ er gambr. Pa voen echu gant al labour-se, e kouezis faez en eur gador-vrec'h, o c'hortoz tud an ti da finval. Kerkent ha ma c'hellis e lakais degas d'in peadra da zebri hag e c'halvis ar perc'henn.

Divizout a ris gantañ diwar-benn an doare ma vije aozet va zi hiviziken. Erbedi a reas d'in kemer da ober war va zro eur paotr anvet Bendel, hag a blijas d'in dioustu an aer onest ha speredek a oa gantañ. Heñ eo en deus va c'hennerzet abaoe dre e garantez en holl drubuilhou ar vuhez, ouz va heulia hag ouz va harpa da c'houzañv va flanedenn c'haro. An devezse a dremenis gant mevelien hep mistri, kereon, kemenerien ha marc'hadourien. Kempenn a ris va zi, ha prena a ris dreist-holl braoigou ha mein prizius e-leiz, netra nemet evit en em zieubi diouz eun tamm eus an aour a oa berniet em c'hambrou. Ne oa ket nemeur da gredi avat, a gave d'in, e tigreskje ar bern biken.

E oan koulskoude, pa brederien em stad, gwall enkrezet ha diaezet. Ne greden ket ober eur c'hammed er-maez, ha d'an noz e lakaen daou-ugent gouloukoar war elum em sal-vras, a-raok diboufa eus an deñvalijenn. Hirisa a raen c'hoaz o soñjal en abadenn spontus am boa bet gant ar vugale-skol. Lakaat a ris em penn, daoust pegen kalonek e rankjen beza evit se, mont eur wech adarre frank dirak an dud. Al loar a oa neuze en he c'hann. Diwezat diouz an noz, e wiskis eur vantell, e sankis doun va zog war va daoulagad, ha me d'en em sila e-maez an ti en eur grena e-giz eun torfedour. Ne voe nemet pa zegouezis war eur blasenn pell ma tilezis skeud an tiez, em boa kerzet dindan o gwarez betek neuze, da vont ouz skleur al loar, dare da glevout va flanedenn diouz genou an dremenerien.

Espern d'it, va mignon ker, danevell doanius kement a rankis gouzañv. Ar merc'hed a ziskoueze alies an druez vras o doa em c'heñver. En eur ober se ne



rannent ket va c'halon nebeutoc'h eget ar re yaouank gant o goapadennou pe ar wazed gant o dismegañs faeüs, dreist-holl ar re gorfek ha teo, hag a daole eur skeud ledan. Eur plac'h koant ha mistr he c'horf, a seblante mont war-lerc'h he c'herent, ha na raent nemet sellout eveziek dirak o zreid, a droas dre zarvoud he daoulagad skedus war-du ennoun. Aes e voe d'in merzout penaos e spontas o welout eun den diskeud. Kuzat a reas he dremm gaer dindan he gouel, ha soublet he fenn ganti, hep ranna ger, e talc'has da vont gant he hent.

N'oan ket evit padout. An daerou a gouezas puilh eus va daoulagad, ha va c'halon o frailha em c'hreiz, ez is adarre er skeud en eur drabidella. Ret e voe d'in en em harpa ouz an tiez da gerzout start, ha pell amzer e voen a-raok tizout va lojeiz, ma en em gavis ennañ diwezat-meurbet.

*(Per Schlemihl a gas Bendel e vevel da di an aotrou John, da glask kelou eus an den louet. Ar paotr mat a seu en-dro, o lavarout n'en deus kavet netra).*

« Me am eus, aotrou », emezañ adarre, « roet d'eoc'h kelou eus ar gefridi bouezusa. Eur gefridi all am eus c'hoaz da ober, oun bet karget anezi abred diouz ar beure, gant eun den a zo en em gavet ganin e-tal an Nor, tra m'edon o vont da staga gant an dro-se a zo bet ken fall. Setu amañ komzou an den : « Lavarit d'an aotrou Per Schlemihl n'em gwelo ken dre amañ. Emaoun o vont da dreuzi ar mor, galvet ma 'z oun d'ar porz gant an avel a-du. Met warc'hoaz penn-bloaz em bo an enor da zont d'e

gaout, da ginnig d'ezañ eur marc'had all hag a vo marteze diouz e zoare. Kasit d'ezañ va gourc'hemennou doujusa ha lavarit d'ezañ oun anaoudek en e geñver atao ». Goulenn a ris outañ piou oa, met respont a reas d'in e oa anavezet ganeoc'h ».

« Peseurt doare en doa hennez ? » emezoun, gant drouksant. Ha Bendel a livas d'in den e borpant louet, dres ha rik evel m'en doa livet a-raok an den a oa bet oc'h ober klask d'ezañ.

« Paotr kaez ! » a griis en eur wea va daouarn, « Hennez an hini e oa ! »Digeri a reas e zaoulagad. « Ya, heñ oa, heñ oa, evit gwir ! » a c'harmas spouronet, « ha me, dall ha diskiant ma 'z oun, n'em eus ket e anavezet ! N'em eus ket e anavezet, ha gwerzet em eus va mestr ! »

Hag heñ, en eur ouela dourek, d'en em damall eunan, ken na rankis kaout truez ouz e zizesper. Klask a ris e ziboania, o toui d'ezañ meur a wech ne oan ket war var eus e fealded em c'heñver, hag e kasis anezañ kerkent d'ar porz-mor da welout ha tu a vije da gavout roudou an den iskis. Er beure-se endeeun, avat, eur bern listri, bet dalc'het er porz gant an avel a-benn, o doa loc'het etrezek meur a vor ha meur a aod, hag an den louet a oa aet a-ziwar wel, hep lezel ardamez ebet war e lerc'h, e-giz eun tasmant.

## III

*(Per a glask lakaat eul livour da liva d'ezañ eur skeud. Poan gollet ! N'emañ ken evit padout, hag anzav a ra da Vendel pep tra. Ar paotr mat, mantret,*



*a bromet chom feal d'ezañ da viken ha beilha warnañ ar gwella ma c'hello. Eun noz avat ez eo gwelet Per hep e skeud hag e rank tec'hout prim-ha-prim d'eur gêrig en tu all d'ar meneziou. Ne gas gantañ nemet Bendel hag eur servijer all, anvet Raskal, eur c'hanfard « tano e fri », en deus gouezet gounit fiziañs ha grad-vat e vestr).*

## IV

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Kaset em boa Bendel gant eun nebeut sac'hadou aour araozoun da gempenn d'in er gêrig eul lojeiz dereat. Kalz arc'hant en doa skignet eno hep lavarout sklaer piou oa an estren a renk uhel a servije, rak ne felle ket d'in e vije diskuliet va ano. Setu ma teuas eur soñjezon iskis e penn an dud vat. Kerkent ha ma voe prest va zi d'am degemer, e tistroas Bendel davedoun d'am c'herc'hat. Ha ni a-raok.

War-dro eun eur vale diouz kêr, war eur gompezenn heoliek, stanket e voe an hent d'imp gant eun engroez tud en o dilhad gouel. Ar c'harr a chomas a-sav. Klevet e voe sonerez, kleier o vralla, tennou kanol. Eur youc'hadeg vras a rogas an aer. Dirak dor ar c'harr ec'h en em ziskouezas eur c'hor plac'hed yaouank gwisket e gwenn, marzus o c'hened, unan anezo avat o skedi dreist ar re all evel ma sked an heol dreist stered an noz. Dont a reas war-raok agreiz he c'hoarezed, moan ha tener, ha daoulina dirazoun, o ruzia gant an elevez, en eur astenn d'in eur gurunenn deliou lore hag olived ha bleuniou roz

war eur blueg seiz. Komz a reas eus meurdez, doujañs ha karantez. Ha daoust na gomprenis netra, ar c'homzou-se, skiltr evel eur c'hloc'hig arc'hant, a vamas va skouarn ha va c'halon. Kavout a rae d'in em boa gwelet ar skeudenn neñvel-se a-raok. Hag ar c'hor da gana meuleudi eur roue mat hag eürusted e bobl !

Hag an arvest-se en heol bras, va mignon ker ! Edo atao daoulinet daou baz diouzin, ha me, hep skeud, ne oan ket evit treiza an islonk, evit koueza d'am zro dirak an ael-se war bennou va daoulin ! O, petra n'em bije ket roet da gaout eur skeud ! Ret e oa d'in kuzat va mez, va enkrez, va dic'hoanag e doun va c'harroñs. Bendel a gemeras va lec'h a-benn ar fin. Lammat a reas er-maez diouz an tu all. Ha me d'e c'hervel en-dro ha da denna eus eur c'hased, a oa e-kichen va dourn, eur gurunenn diamant hollgaer. He rei a ris d'ezañ. Hag heñ da vont ha da gomz en ano e vestr. Hemañ, a lavaras, n'helle ket degemer seurt enoriou ; eur fazi a oa bet graet hep mar ; koulskoude, c'hoant en doa da drugarekaat kêriz evit o bolontez vat. Lemel a reas eta ar gurunenn a oa kinniget d'in diwar ar blueg, ha lakaat an talgen diamant en he lec'h. Neuze ec'h astennas gant doujañs e zourn d'ar plac'h yaouank da ober d'ezi sevel war he zreid, hag e reas sin d'ar veleien, d'ar varnerien ha d'an holl strolladou kannaded da bellaat. Den ne voe lezet da zont war-raok. Gourc'hemenn a reas d'an engroez en em zispartia evit ar c'hezeg da dremen. Lammat a reas e-barz ar c'harr adarre, ha setu-ni d'an daoulamm ruz o vont dindan eun nor savet gant bleuñv ha deliou etrezek ar gêr vihan. Ne ehane ket ar c'hanoliou da strakal. Ar



c'harr a chomas a-sav dirak va zi. Ha me da ober eul lamm betek an nor, o vont dre greiz ar bagad tud o doa en em zastumet eno, c'hoant d'ezo da deurel eun taol-lagad ouzin. Ar bobl a youc'he « ra vevo ! » dindan va frenestr, ha me a lakaas da goueza warno dugadou evel ar glao. D'an noz e voe sklerijennet kêr hep na vije bet lavaret ober.

Ha me ne ouien ket atao pe evit tra e raed kement-se, na da biou e oan lakaet. Kas a ris Raskal da c'houlenn. Kontet e voe d'ezañ penaos e ouied ervat edo roue mat Bro-Brus o veaji dre ar c'hanton dindan ano eur c'hont; penaos e oa bet anavezet va eildan a-gamp, ha penaos en doa va diskleriet dre en em ziskleria e-unan; penaos erfin e voe levenez vras e kêr pa ouejod da vat e vijen deut eno. Bremañ e weled e felle d'in menel dianav-krenn, ha faziet e oad bet o sevel ar ouel-se ken dievez. Bet e oan koulskoude ken hegarat, ken madelezus e-kreiz va c'hounnar, ma oad sur e pardonjen o degemer d'an dud a youl vat.

Va c'hanfard a gavas kement-se ken fentus ma reas eus e wella, dre e gomzou dic'hoarz, da lakaat an dud kaez da gredi muioc'h c'hoaz e oa gwir pez a soñjont. Peadra a oa da c'hoarzin ouz e glevout. Hag heñ, o welout va dudi, a gontas d'in an taol dre ar munud. Ha ret eo d'in hen anzav ? Plijet e oan, evel-se zoken, da veza bet kemeret evit eur roue enorus.

*(Antronoz d'abardaez e ro Per Schlemihl eur gouel kaer. Eno e kav ar plac'h he doa roet d'ezañ ar gurunenn. Hec'h ano a zo Mina. Beva a ra gant he zad hag he mamm. Forestour eo he zad).*

Antronoz veure, Bendel a ziskulias d'in e kuz ec'h anaveze dizonestiz Raskal, en doa bet diskred warnañ abaoe pell. Sac'hadou aour a-bez a oa aet gantañ en derc'hent.

« Lezomp », a respontis, « gant ar paour kaez paotr-se e deñzorig bihan. Dispign a ran kalz gant pep unan, perak ne rafen ket gantañ ivez ? Va servijet en deus feal dec'h, evel va holl vevelien nevez ac'h eus kavet d'in. Va laouenaet o deus, laouenaet o deus ar gouel ».

Ne voe mui ano a gement-se. Raskal a chomas ar c'henta eus va mevelien. Evit Bendel, bez' e oa va alier ha va mignon. Kustum e oa deut da gredi e oa diheskus va finvidigez, hep klask gouzout a belec'h e teue. Va harpa a rae kentoc'h, o tont da soñjal evel-doun, da gavout digareziou da ziskouez ha da skigna va aour. Diwar-benn an den dianav, den e zremm disliv, n'anaveze nemet an dra-mañ : heñ hepken a c'helle va digabestra diouz ar valloz a boueze warnoun, ha me spontet gantañ, heñ hag a zalc'he va holl c'hoanag. Kredi a raen ouspenn e oa gouest d'am c'havout dre-holl, tra n'hellen-me e gavout neblec'h. Setu perak, o c'hortoz an deiz m'en doa prometet dont, em boa paouezet d'e glask en aner.

Kaerder va gouel hag ar pez am boa graet eno a reas d'ar gêriz hegredik derc'hel startoc'h eget biskoaz d'o froudenn. Evit gwir, diouz lenn ar c'hazetennou, e teujont buan da gompren ne oa beaj vurzudus roue Bro-Brus nemet eur vrozenn diboell. Roue e oan evelato, ha roue e ranken chom, koustet a goustje, hag unan eus ar binvidika hag ar roueela rouaned zomuiken a vije bet biskoaz. Nikun ne ouie tre pe hini koulskoude. N'eo ket ar rouaned a vank d'ar



bed, en amzer-mañ da vihana. An dud vat, n'o doa gwelet roue ebet betek neuze, a zivine e oan hennez pe henhont, atao gant kement a wirionez. Ar c'hont Per a chomas bepred pez a oa.

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

Daoust d'in da zispign ha d'ober digorou bras evel eur roue, ha da zont a-benn eus pep tra evel-se, beva a raen e-barz va zi en eun doare eeun-kenañ, o tarempredi nebeut a dud. Eur reolenn am boa graet d'in va-unan: beza eveziek-meurbet. Nikun ne c'helle, war zigarez ebet, dont e-barz va c'hambr, nemet Bendel. Keit ha ma pare an heol e chomen gantañ, prennet an nor warnomp, hag e lavared e oa ar c'hont o labourat en e gambr-studi. Ar rederien a veze kaset-digaset alies ganin evit an distera abeg, a oa stag o c'hefrediou, a greded, ouz al labouriou-se. Ne oa nemet d'an abardaez ma tegemeren tud dindan va gwez, pe em sal-vras goulaouet-kaer hag en eun doare akuit-tre, hervez aliou Bendel. Pa 'z aen er-maez (ha neuze e vezen dalc'hmat dindan daoulagad Bendel) ne oa nemet da vont betek liorz ar forestour, va holl soñjou o trei davet an hevelep hini. Rak ne veven nemet dre va c'harantez.

*(Mina a gare Per. Hemañ, hag a zo war c'hed an den louet, rak tost eur bloavez a zo tremenet abaoe, a c'houlenn Mina da bried. Ar gerent, laouen-tre, a asant. N'en deus Per mui netra d'ober eta nemet gortoz).*

Edo an deiz bras o tostaat, pout ha nec'hus, evel

koumoul arne. Dont a reas an derc'hent. A-vec'h ma oan evit tenna va alan. Evez am boa kemeret da garga eun nebeut koufrou a aour. Edon o c'hortoz an daouzekvet eur. Skei a reas.

Azezet edon aze, peget va sell ouz bizied an horolaj, o konta an eilennou, ar minutennou, a oa d'in evel kement a daoliou kontell. Skrija a raen da bep trouz. Tarza a reas an deiz. An eurveziou, pounner evel ploum, a dremene an eil war-lerc'h eben.

Dont a reas kreisteiz, an abardaez, an noz. Koaza a rae ar goanag. Unnek eur a skoas, ha ne zeue netra. Skei a reas taol kenta, taol diweza hanternoz, hag e kouezis digalonekaet o ouela dourek war va gwele.

Antronoz e rankjen, — ha me atao hep skeud, — goulenn va muia karet da zimezi. Eur c'housked gwaskennus a serras va daoulagad betek ar beure.

V

Abred e oa c'hoaz. Dihunet e voen gant mouezioù o tont eus ar rakkambr. Tabut a oa. Ha me da selaou. Edo Bendel o tiwall va dor, ha Raskal o toui n'en doa ket a urziou da gaout digant unan ha na oa ket muioc'h egetañ hag o klask dont e-barz va c'hambr. Bendel, evel eur paotr mat ma oa, a lavare d'ezañ e vije a-walc'h e gomzou, ma teujent betek va skouarn, d'e lakaat da goll eur plas eus ar re wella. Raskal a ginnige skei gantañ ma kendalc'hje da herzel outañ pelloc'h.

Ha me, damwisket, da zigeri an nor, droug ennoun, ha da vont eeun betek Raskal : « Petra 'fell d'it, hailhon ma 'z out ? »



Kila a reas war-hed daou gammed ha respont dichek : « Ho pedi gant doujañs, aotrou kont, d'am lezel da welout ho skeud a-benn ar fin. Emañ an heol o para er porz ken brao ! »

Chom a ris evel skoet gant ar gurun. Ne voen ket evit komz e-pad eur pennad hir : « Penaos e kred eur mevel komz ouz e vestr... ? »

Trouc'ha a reas, ken sioul ha tra : « Eur mevel a c'hell beza onest ha nac'h chom gant eur mestr ha n'en deus ket a skeud. Goulenn a ran diganeoc'h an aotre da vont kuit ».

Ret e oa d'in en em gemer en eun doare all. « Met Raskal », emezoun, « Raskal, va mignon ker, petra en deus lakaet ar gredenn-se ez penn ? Penaos e c'hellez kredi... ? »

Kenderc'hel a reas evel a-raok : « Tud 'zo hag a lavar n'hoc'h eus ket a skeud, — En eur ger, diskouezit d'in ho skeud pe kasit ac'hanoun kuit ».

Bendel, disliv hag o krena, hogen primoc'h é spered eget va hini, a reas sin d'in. En em erbedi a ris ouz an aour, a aesa pep tra. An aour ivez avat en doa kollet e c'halloud. E stlepel a reas dirak va zreid : « Digant eun den diskeud ne fell d'in kaout netra ». Hag o trei kein d'in ez eas, e dog war e benn, en eur c'houibana, er-maez eus ar gambr goustadik. Chom a ris eno gant Bendel, evel iroet e maen, o sellout outañ o vont kuit, diflach-kaer ha disoñj.

O tenna huanadou hir, ha bihan va c'halon, e prientis en diwez mont, evel eun torfedour dirak e varnerien, da rei en-dro va ger e liorz ar forestour. Tizout a ris ar bodad-gwez teñval, a oa bet roet d'ezañ va ano, hag e-lec'h ma tleed beza ar wech-mañ c'hoaz ouz va gortoz. Ar vamm a zeuas en ar-

benn d'in, dibreder ha laouen. Mina a oa azezet, disliv ha koant evel an erc'h kenta a zeu alies en diskaramzer da bokat d'ar bleuniou hag a deuz raktal da zour c'houero. Ar forestour, eur follenn baper skrivet en e zourn, a oa o vont hag o tont taer, o klask kuzat ar pez a oa livet war e zremm, difrom peurliesa, hag hi bremañ ruz ha morlivet tro-ha-tro. Kerkent ha ma tegouezis e teuas davedoun hag e lavaras d'in, en eur haketal, en doa ezomm da gomz ganin a-gostez. Va fedi a reas da zont gantañ dre eun alez o kas d'eun darn heoliek eus al liorz. Ha me da goueza war eur bank. E-pad eur pennad mat e chomjomp holl dilavar. Ar vamm vat zoken ne gredas ket sevel he mouez.

Edo atao ar forestour o pazeal taer dre ar bodadgwez. A-greiz-holl e chomas a-sav dirazoun, hag oc'h ober eun taol-lagad d'ar baperenn a oa gantañ en e zourn, e c'houlennas ouzin, o furchal va dremm gant e sell : « Ha gwir eo, aotrou koni, ez anavezit eun den, Per Schlemihl e ano ? » Tevel a ris. « Eun den a zoare, donezonet-kaer ? » Edo engortoz eus ar respont : « Ha pa vijen-me hennez ! » — « Eun den », a gendalc'has feuls, « a zo bet kollet gantañ e skeud ! »

« O, na petra a lavare d'in va c'halon ! » a grias Mina. « Ya, pell 'zo e ouien e oa diskeud ! »

Hag ec'h en em daolas etre divrec'h he mamm. Houmañ, spontet, a waskas he merc'h war he bruched, en eur rebech d'ezi beza miret eur seurt kevrin eviti. Mina a oa, evel Arethusa, troet d'eur feunteun daerou, ha seul uheloc'h e save va mouez, seul founnusoc'h e redent ; seul dostoc'h e teuen outi, seul drouzusoc'h e tarzent.



« Hag evel-se », eme ar forestour gant kounnar, « evel-se hoc'h eus kredet ken divergont touella hounnez ha va zouella me ivez ! Hag e lavarit c'hoaz e karit anezi, pa hoc'h eus he c'hollet ! Sellit outi o leñva hag o wea he daouarn ! Ma n'eo ket spontus, spontus ! »

Ne ouien mui petra a raen a-benn neuze. Komz a ris evel eun diskiant : « Ha perak », emezoun, « beza ken nec'het gant eur skeud ? Eun den a c'hell tremen hep skeud, ha ne dalv ket ar boan ober kement a drouz evit netra ! »

Merzout a raen koulskoude e oa va c'homzou ken diboell ma tavis trumm, hep ma teurvezas d'ezañ ober eur respont. Kenderc'hel a ris hepken da lavarout : « Pez a zo bet kollet eur wech n'hell ket beadkavet ».

Hag heñ neuze, fuloret : « Anzavit ouzin, aotrou, anzavit ouzin penaos hoc'h eus kollet ho skeud. » Ret e voe d'in lavarout gaou adarre : « Eun deiz eun amparfal a lakaas e droad warnañ, oc'h ober eun toull bras e-kreiz. E roet em eus da aoza, rak gant aour e c'heller ober kalz. Dec'h e oan engortoz anezañ ». — « Mat, aotrou, mat, mat ! » a respontas ar forestour. « Goulenn a rit va merc'h. Re all a ra ivez. Evel he zad e tlean soursial outi. Tri devez a roan d'eoc'h da glask eur skeud. Deuit d'en em ziskouez dirazoun a-benn tri devez gant eur skeud graet diouz ho ment, ha degemeret mat e viot ganin. Anez, d'ar pevare devez, hen toui a ran, e vo va merc'h gwreg eun all ». Klask a ris lavarout eur ger da Vina. Hogen en em starda a reas tostoc'h c'hoaz ouz he mamm en eur zifronka, hag houmañ, hep ranna grik, a reas sin d'in da vont kuit. Mont a ris en eur drabidella,

evel ma vije ar bed oc'h en em gloza war va lerc'h.

O tec'hout diouz va diwaller eveziek Bendel, e kantreis d'ar red dre ar c'hoadou hag ar c'hompezennou, eur c'houezenn a enkrez o tivera diouz va zal, leñvadennou damvouget o tarza diouz va bruched, hanter gollet va skiant ganin.

Ne ouzon ket pegeit en doa padet kement-se pa santis, e kreiz ar vrugeg heoliet, unan o sacha war milgin va chupenn. Ha me da chom a-sav da sellout. Den e borpant louet e oa, en doa redet war va lerc'h, ken na oa aet berr warnañ. Komz a reas raktal : « Hizio eo em boa prometet dont. N'hoc'h eus ket gellet gortoz. Hogen n'eus forz. Grit hervez va ali : adprenit ho skeud, hag a zalc'han prest amañ, diganin, ha kerzit dioustu war ho kiz. Degemeret mat e viot e liorz ar forestour, ha ne vo bet kementmañ nemet eur c'hoari. Evit Raskal, en deus ho touellet, hag en deus c'hoant da zimezi gant ho muiakaret, lezit ac'hanoun da ober. Dare eo da voni ganin. »

Huñvreal a greden : « Hizio ho poa prometet dont ? » Ha me d'en em soñjal eur pennad. Gwir en doa lavaret. Faziet oan bet war-bouez eun devez. Furchal a ris em brennid gant va dourn dehou da glask ar yalc'h. Divinout a reas va menoz, hag ober daou gammed war-dreñv.

« Nann, aotrou kont. Mat eo he ferc'henn. Mirit anezi ». Hag evel ma sellen outañ, souezet, eur goulenn em daoulagad, e kendalc'has : « Ne fell d'in netra nemet kaout diganeoc'h eur profig da zerc'hel koun ac'hanoc'h. Teurvezet ganeoc'h sina d'in ar baperenn-mañ ».

Sed ar pez a oa skrivet war ar barchenn : « Me,



a sin amañ war-lerc'h, a ro va ene da zouger ar skrid-mañ pa vezo bet dre natur dispartiet diouz va c'horf ».

Chom a ris sabatuet, o sellout a bep eil ouz ar bilhed hag ouz an estren louet. E-keit-se en doa hennez tapet war beg eur bluenn nevez trouc'het eun dakenn eus va gwad, a strilhe diouz va dourn, bet krabiset gant eur spern. Astenn a reas ar bluenn d'in.

« Piou oc'h-c'houi 'ta ? » a c'houlennis en diwez.

« Petra 'vern ? » a respontas. « Ha diaes eo da welout ? Eur paour kaez den, eur gouizieg pe eun naturour bennak, hag a vez trugarekaet fall gant e vignoned evit e ampartiz, ha n'en deus dudi ebet war an douar nemet e arnodou bihan... Met sinit 'ta, a-zehou, aze dindan : Per Schlemihl ».

Heja a ris va fenn ha lavarout : « Va digarezit, aotrou, ne sinan ket ». — « Ne sinit ket ? » emezañ souezet, « ha perak nann ? »

*(Evit lakaat Per da sina, e kinnig presta d'ezañ eur boned bursudus. Gant ar boned-se war e benn, ne vo gwelet gant den, hag e c'hello mont el liorz da welout Raskal gant Mina. Per a nac'h atao).*

« Keuz a ra d'in, aotrou Schlemihl, ho kwelout ken aheurtet, o nac'h ar marc'had a ginnigen d'eoc'h evel eur mignon. Marteze em bo muioc'h a chañs diwezatoc'h. Kenavo ar c'henta !... Pa soñjan, va lezit da ziskouez d'eoc'h ne vez ket disleberet ganin an traou a brenan. Damanti a ran outo. Miret mat e vezont ganin ».

Hag e tennas raktal va skeud eus e c'hodell. E zisplega a reas akuit war al lanneg, hag e asfenn diouz

tu an heol ouz e dreid. Evel-se e kerze etre daou skeud, va hini hag e hini. Rak va hini evel e hini a ranke senti outañ, o finval ken lies gwech ha ma finve.

Pa welis va skeud paour adarre, ret d'ezañ ober eur vicher ken divalo, d'ar mare end-eeun ma edon ken nec'het abalamour d'ezañ, rannet e voe va c'halon hag e kouezas puilh va daerou. An den kasaus a vrabañse gant ar pez en doa laeret diganin, hag a lavaras eur wech c'hoaz hep tamm mez : « Bez' e c'hellit e gaout. N'eo ket re ziwezat. Eun taol pluenn, hag e saveteit Mina gaez diouz krabanou eun hailhevod d'he rei e dimezi d'eun aotrou kont enorus. Eun taol pluenn, netra ken ».

Seul ma komze e ruilhe kreñvoc'h va daerou. Trei kein a ris avat, en eur ober sin d'ezañ da bellaat.

Bendel, hag a oa deut strafuilhet-holl war va roudou, a zegouezas d'an ampoent. P'am c'havas o ouela, ar paotr feal ha tener, o welout va skeud (a oa aes da anavezout) e kerz an den dianav burzudus, a reas e venoz da zaskori d'in va feadra, ha pa rankje en em ganna. Hag evel na ouie ket ober kalz orbidou, e c'halvas an den dioustu, hag e c'hourc'hemennas d'ezañ, krenn ha krak, rei d'in en-dro ar pez a oa d'in hep mui gortoz. An den, e-giz respont, a droas kein. Bendel avat a savas e benn-baz, hag a roas d'ezañ eun tañva eus nerz e vrec'h, en eur adober e c'hourc'hemenn da zaskori d'in ar skeud. Egile, evel boazet da veza gwallgaset e-giz-se, a blegas e benn, a stouas e gein, hag a gendalc'has sioul gant e hent hep ranna grik a-dreuz d'ar vrugeg, o kas gantañ pell diouzin va skeud ha va mevel feal. E-pad hir amzer c'hoaz e klevis ar boud o tasskiltra dre al



lec'h didud, ken na 'z eas da goll en diabell. Chom a ris va-unan, evel a-raok, gant va reuz.

## VI

P'en em gavis evel-se war ar vrugeg distro, e lezis va daerou da goueza diroll, o tieubi va c'halon diouz eur samm hep ano. Ne welen avat d'am anken divent harz ebet, digor ebet, termen ebet. Lonka a raen dreist-holl, evel sec'hed ganin, ar c'hontamm nevez bet silet em gouli gant an den dianav. Pa c'halvis skeudenn Mina e-barz va ene, p'en em ziskouezas d'in he dremm garet ha dous, disliv ha beuzet a zaerou, evel m'em boa he gwelet evit ar wech diweza, e-kreiz va mez, setu ma savas tasmant goapaer Rasal dirazoun. Kuzat a ris va fenn ha tec'hout diouz ar vrugeg. Ar weledigez euzus avat ne zispegas ket diouzin. Redek a reas war va lerc'h, ken na gouezis dialanet war an douar o skuilha daerou gwasoc'h eget biskoaz.

Ha kement-se evit eur skeud ! Hag ar skeud-se, gant eun taol pluenn em bije gellet he c'haout endro ! Prederia a ris er c'hinnig iskis hag em dinac'h. Pep tra a grene dirazoun. Ne oan mui evit barn nag evit kompren netra.

Abardaezi a rae. Da derri va naon e tebris frouez gouez. Da derri va sec'hed ec'h evis dour ar froud nesa. Nozi a reas. Ha me d'en em astenn dindan eur wezenn. Dihunet e voen gant gouyender ar beure. Dre va c'housk pounner em boa en em glevet o ronkella evel eun den toc'hor. Bendel en doa kollet va roudou, hervez doare, ha laouen e oan a se. N'ou-

len mui distrei e-touez an dud. Tec'hout a raen diouto, spontet-mik, evel loened aonik ar menez. Tri devez a dremenis evel-se, en estrenvan.

Pa darzas beure ar pevare devez, ec'h en em gaven e-kreiz eur gompezenn draezek hag heoliet. Edon azezet war dammou reier en heol bras. Bremañ e rae plijadur d'in e welout, goude beza ranket ken pell en em guzat dioutañ. Sioul e oan, o vaga va c'halon gant va dizesper. Eun trouzig a reas d'in skrija agreiz-holl. Eur sell a ris a-dro-war-dro, prest da dec'hout. Ne welis nikun. Dirazoun avat edo o riskla war an traez heoliet skeud eun den, damheñvel ouz va hini, hag a seblante, e-unan-penn evel-se, beza kollet e vestr.

Eur c'hoant direiz a savas ennoun. Skeud, a soñjis, o klask da vestr emaout ? Me a vo mestr d'it. Hag e lammis da gregi ennañ. Kavout a rae d'in, ma c'helljen dont a-benn da gerzout war e lerc'h, en doare ma teuje da steki ouz va zreid, e chomje stag outo, hag ec'h en em raje diouzin gant an amzer.

A-vec'h em boa finvet ma kemeras ar skeud an tec'h dirazoun. Ha ret e voe d'in redek gant holl c'halloud va divesker war e lerc'h, hag heñ ken skañv. Ar spi da vont er-maez eus ar stad truezus ma edon enni eo a roe d'in an nerz d'hen ober. Ar skeud a dec'he etrezek eur c'hoad, a oa pellik a-walc'h koulskoude. Kollet e vije bet evidoun er c'hoad-se hep mar ebet. Hen kompren a ris. Skrija a reas va c'halon. Kreski a reas va c'hoant, hag e redis buanoc'h c'hoaz. Anat e oa e c'hounezen tachenn war ar skeud. Tostaat a raen outañ tamm-ha-tamm. E oan o vont d'e gaout. A-daol-trumm e chomas a-sav hag e troas davedoun. Evel eul leon war e breiz e lammis da da-



pout krog ennañ... hag e stokis kalet hep beza gortozet netra ouz eun dra fetis. Distaget e voe ganin em c'hosteziou, hep d'in da welout mann, an taoliou spontusa a zo bet biskoaz distaget gant den.

Ha me saouzanet, e stardis va divrec'h hag e waskis kreñv ar pez a oa dirazoun. Kement a diz oa warnoun ma kouezis d'an douar. Dindanoun avat e oa eun den astennet war e gein, hag a c'hellis gwelout neuze evit ar wech kenta.

Aes e voe d'in kerkent kompren ar pez a oa c'hoarvezet. An den-se a dlee beza gantañ an neiz diwelus hag a zeu diwelus ivez neb a zoug anezañ, nemet e skeud. Bremañ, sur a-walc'h, en doa diskroget diouzañ. Ha me da sellout tro-war-dro ha da zizolei buan skeud an neiz diwelus e-unan. Ha da lammat neuze war eur preiz ken dibriz. An neiz ganin em dourn, e oan diwelus ha diskeud.

An den a savas prim hag a glaskas raktal gwelout an hini en doa e drec'het. Ne voe ket evit merzout war ar gompezenn heoliet nag hennez nag e skeud, e skeud dreist-holl. N'en doa ket bet amzer da deurel evez e oan hep skeud. Ha ne oa ket evit hen divinout kennebeut. Kredi a reas eta e oa aet kuit pep tra. Hag heñ, peurzic'hoanag, da skei outañ e-unan gant e zaouarn ha da sacha war e vleo. Me avat a oa bremañ em c'herz eun teñzor hag a roe d'in ar galloud hag ar c'hoant d'en em veska gant an dud adarre. A bep seurt abegou a gaven da zigarezi va laeroñsi, pe gentoc'h, n'em boa ket ezomm d'o c'hahavout. Hag evit pellaat seurt menoziou diouzin, e hastis mont kuit hep en em drei war-du an den kaez, a glevis c'hoaz hir amzer e vouez c'hlac'haret a-dreñv d'in. Evel-se da vihana e seblantas d'in e c'hoarvezas an dro.

Ne oan ket evit padout gant ar c'hoant da vont e liorz ar forestour da welout drezoun va-unan ha gwir e oa ar pez a oa bet lavaret d'in gant an den kasaus. Ne ouien ket avat pelec'h edon. Pignat a ris gant ar grec'hienn dosta da sellout ouz ar vro tro-war-dro. Eus al lein anezi e welis ar gêrig ha liorz ar forestour astennet ouz va zreid. Lammat a reas va c'halon ha daerou disheñvel diouz ar re am boa skuilhet kent a darzas em daoulagad : edon o vont d'he gwelout eur wech c'hoaz. Ha me da redek, leun a spi hag a aon war eun dro, dre an hent berra. Diwelus e tremenis e-biou d'eur c'houer bennak a oa o tont eus kêr. O kaozeal edont diwar va fenn, diwar-benn Raskal hag ar forestour. Ne felle ket d'in selaou. Difraea a ris.

O tegouezout el liorz, va c'halon o krena dirak ar pez a gavjen, e seblantas d'in klevout evel eur c'hoarz hag a reas d'in skrija. Kaer am boa sellout, ne oan ket evit merzout den. Mont a ris larkoc'h. Lavaret e vije e oa unan bennak o kerzout war va lerc'h. Va diskouarn, a soñjis, o doa touellet ac'hanoun. Abred e oa c'hoaz. Ne oa nikun er bodad-gwez. Al liorz a oa goullo. Heulia a ris an aleziou ken anavezet, hogozik betek an ti. An hevelep trouz a gleven atao, sklaeroc'h-sklaera. Ha me da azeza enkrezet-holl war eur bank heoliet dirak dor ar forestour. Hañvalout a reas d'in klevout ar c'hornandon diwelus oc'h azeza em c'hichen.

An alc'houez a droas er botailh. An nor a zigoras. Ar forestour a zeuas er-maez, paperennou en e zourn. Evel eur vrumenn a dremenas dirak va fenn. Sellout a ris, hag, — euzusat tra ! — edo den e borpant louet azezet war ar bank, oc'h arvesti ouzin, eur mousc'hoarz diaoulek war e vuzell. Diskennet en doa e



voned-diwelusa war va fenn. Edo e skeud ha va hini astennet sioul ouz e dreid. C'hoari a rae, evel dizeblant, gant an tamm parch a anavezen, a oa gantañ en e zourn, ha tra ma 'z ae ha ma teue ar forestour e skeud ar bodad-gwez, e stouas war va skoaz evel eur mignon, hag e hiboudas e pleg va skouarn : « Seezomm anezañ, ha re onest oc'h d'e zerc'hel ganeoc'h. laouet hoc'h eus ouzin en diwez, hag azezet emaomp eta, daou benn en hevelep boned ! Mat-tre ! Mattre ! Daskorit d'in va neiz avat. N'hoc'h eus ket Arabat d'eoc'h va zrugarekaat. A galon vat em eus e brestet d'eoc'h ! » Lemel a reas an neiz diouz va dourn hep ma klaskjen enebi. E lakaat a reas en e c'hodell en eur ober goap d'in adarre, ken kreñv ar wech-mañ koulskoude ma troas ar forestour e benn. Chom a ris trelatet.

« Anzav a rankit », emezañ c'hoaz, « ez eo kalz emzavoc'h kaout eur seurt boned. Golei a ra, n'eo ket hepken an den, hogen ivez e skeud, ha skeudou all zoken, kement ha ma venn golei. Sellit 'ta, daou skeud a zo hizio ganin.

Hag heñ da c'hoarzin a-nevez : « Taolit evez, Schlemihl. Pez na reer ket dre gaer a reer dre heg abenn ar fin. Adprenit an dra diganin, m'ho ped. Adkemerit ho muia-karet (poent eo c'hoaz). Istribilhomp Raskal e penn ar groug (ne vo ket diaes, keit ha m'hor bo eun tamm korden da zioueri). Ha, klevit... va boned a roan d'eoc'h war ar marc'had ».

*(Ar forestour a zo laouen-bras da rei e verc'h e dimezi da Raskal, hag a zo aet pinvidik gant ar pez en deus laeret digant Per Schlemihl. Ar vamm ne*

*oar ket petra soñjal. Mina a zeu tre neuze, hag he zad a c'houlenn diganti asanti, ha kemer Raskal da bried).*

Respont a reas dinerz : « N'em eus ken a youl, n'em eus ken a c'hoant da netra war an douar. Bezet graet evel ma karit, va zad ».

Kerkent e voe galvet an aotrou Raskal. Dont a reas dichek davet ar strollad. Semplet e oa Mina. Va c'henseurt euzus a daolas d'in eur sell kounnaret, en eur hiboudi buan ar c'homzou-mañ : « Hag e c'hellit gouzañv an dra-se ! Daoust ha gwad eo a red en ho kwazied ? » Hag e krafignas trumm va dourn. Diwada a reas ar gouli. « Gwad ruz, e gwir ! » emezañ. « Sinit 'ta neuze ! »

An tamm parch hag ar bluenn a oa em dourn.

## VII

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

Marteze e oa re sammet va ene gant pouez trivliadou ken kreñv. Marteze e oan skuiz-divi, kement em boa bet da c'houzañv e-pad an deveziou tremenet, ha me divoaz d'hen ober. Marteze e oan strafuilhetholl gant an diaoul louet-se em c'hichen. Ar pez a zo sur eo e kouezis semplet d'ar poent ma vije bet ret d'in sina, ha pell amzer e chomis etre divrec'h ar maro.

Unan bennak o skei ouz an douar gant e dreid hag o kunujenni, setu ar c'henta trouz a dizas va diskouarn pa zeuis ennoun va-unan. Digeri a ris



va daoulagad. Teñval e oa anezi. Edo va c'henseurt kasaus oc'h ober war va zro en eur c'hrozmolat : « Lavaret e vefe eur wrac'h koz ! Savit ha grit buan pez hoc'h eus divizet ober, pe neuze... Daoust ha kemmet ho menoz ho pefe, hag e kavfec'h gwell klemmichat ? »

Gant poan e savis a-ziwar an douar ma edon astennet warnañ, hag e sellis tro-war-dro hep ranna ger. Diwezat e oa. Eus ti ar forestour, sklerijennet-kaer, e teue sonerez eur gouel. Strolladouigou tud a gerze dre aleziou al liorz. Darn a dostaas ouzin hag a azezas war ar bank ma oan bet azezet warnañ a-raok. Komz a raent diwar-benn eured an aotrou Ras-kal pinvidik gant merc'h an ti, bet lidet er beurevez. Evel-se e oa eun dra graet !

*(Per a lam ar boned-diwelusa diwar e benn hag a gemer an tec'h. Emañ atao an den louet ouz e heul koulskoude, hag e lavar d'ezañ : « Ha klevet ez eus bet komz biskoaz eus eur skeud en dije dilezet e vestr ? Ho hini am sacho war ho lerc'h ken na blijo ganeoc'h e gemer en-dro ha va dizamma diouzoc'h »).*

Kemer a ris penn va hent dre ar straedou goullo etrezek va zi. Pa zegouezis eno, a-boan ma voen evit e anavezout. Ne lugerne goulou ebet a-dreñv d'ar prenester torret. Serret e oa an doriou. Ne oa ardamez ebet a servijer e-barz. An den dianav a zirollas da c'hoarzin em c'hichen : « Ya, evel-se eo ! Ho Pendel avat a gavot er gêr. Tud 'zo o deus bet ar vadelez d'e zegas en-dro amañ. Ken skuiz e oa m'en deus ranket chom ». Hag o c'hoarzin adarre: « Kalz

istoriou en devo da gonta d'eoc'h !... Ma ! Nozvez vat d'eoc'h evit bremañ, ha kenavo ar c'henta ! »

Sonet em boa meur a wech. Eur goulou a lintras e-barz. Bendel a c'houlennas piou en doa sonet. Oc'h anavezout va mouez, a-vec'h ma c'hellas ar paotr mat derc'hel war e levenez. An nor a zigoras raktal, ha koueza a rejomp an eil etre divrec'h egile. Kemmet e oa, gwan ha klañv. Evidoun, glas e oa deut va bleo.

Va ambroug a reas a-dreuz d'ar c'hambrou freuzet betek eur gambr hag a oa bet espernet. Neuze ez eas da gerc'hat d'in peadra da zebri ha da eva. Ker-kent ha ma voemp azezet e ouelas. Displega a reas d'in penaos en doa kannet an den louet a oa va skeud gantañ ken pell m'en doa kollet pep roud ac'hanoun, ha ma oa kouezet gant ar skuizder. Pa ne oa ket evit va c'havout, e oa distroet d'an ti. Eno, al livastred, atizet gant Raskal, a oa deredet. Torret o doa ar prenester ha distrujet pep tra en o flijadur. Setu aze an anaoudegez-vat o doa bet e-keñver o madoberour. Va servijerien a oa tec'het. Harluet e oan bet gant ar bolis evel eun den a zo diskred da gaout warnañ, roet d'in peder eur war-nugent da guitaat ar vro. Diwar-benn pinvidigez hag eured Raskal e tiskulias d'in meur a dra ha na ouien ket. An hailhevod-se, a oa penn-kaoz a gement a oa c'hoarvezet, a anaveze hep mar va c'hevrin diwar an deiz kenta. Dedennet gant va finvidigez, en doa gounezet va fiziañs, hag hogozik raktal pourchaset eun alc'houez eus an armel ma edo an aour enni. Evel-se en doa dastumet e zanvez, ha n'en doa ket ezomm da greski bremañ.

Bendel a zisplegas d'in kement-se en eur skuilha daerou puilh. Goude se e ouelas c'hoaz gant al levenez, peogwir e wele ac'hanoun, peogwir edon gan-



tañ adarre, ha peogwir e c'houzañven va foaniou ken sioul. Rak pell amzer e oa bet oc'h arvari pegeit e c'helljen beza kaset gant va zruhuilhou. Sioul-kenañ e oan deut da veza da heul va barrad dizesper. Dira-zoun e welen va reuz, bras-divent ha digemmus D'ezañ em boa roet va holl zaerou. Ne oa ken evit tenna leñvadenn ebet diouz va bruched. Derc'hel a raen va fenn, dizifenn bremañ, sounn dirazañ, yen ha dizeblant.

« Bendel », emezoun, « anaout a rez va flanedenn. Eur fazi am eus graet gwechall, ha kastizet kriz oun bet. Arabat d'it, digablus evel ma 'z out, chom stag ouzin. Ne fell ket d'in hen grafes. Fenoz ez an kuit. Dibr d'in va marc'h. Beaji a rin va-unan-penn. Te a vano amañ, hen gourc'hemenn a ran d'it. Amañ e tle beza c'hoaz eun nebeut koufradou aour. Mir anezo. Me a ya da gantren va-unan dre ar bed. Ma par warnoun eun eurvez laouen adarre, ma taol an tonkadur eur sell karantezus ouzin c'hoaz, e soñjin ennout, rak war da vruched eo em eus gouelet en eurveziou kalet ha glac'harus ».

Rannet e galon, e rankas va servijer feal senti ouz urz diweza e vestr. Ar spont a oa en e ene. Bouzar e chomis ouz e bedennou, ouz e rebechou. Dall e chomis ouz e zaerou. Degas a reas ar marc'h d'in. Eur wech c'hoaz e waskis ar paotr o ouela war va as-kre. Neuze e lammis war an dibr, ha dindan mantell an noz e pellais diouz bez va buhez, dibreder da c'houzout da belec'h e vijen kaset gant va loen. N'em boa mui war an douar pal ebet, c'hoant ebet, na spi ebet.

## VIII

Eun den war droad a gejas ganin dizale, ha goude kerzout eur pennad e-kichen va marc'h, e c'houlennas diganin, o veza ma 'z aemp hon-daou gant an hevelep hent, e lezel da lakaat e vantell war va loen. E lezel a ris d'ober hep lavarout grik. Va zrugarekaat a reas, seven-meurbet, evit ar vadelez vihan-se. Neuze e veulas va marc'h, ha diwar se eürusted ha galloud ar binvidien. En doare ma reas n'ouzon pe gaozeadenn gantañ e-unan, tra ma ne raen-me netra nemet selaou.

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

An amzer a dremene. Tamm-ha-tamm e oa tarzet an deiz, o sklerijenna an oabl. Skrija a ris o sevel a-greiz-holl va daoulagad hag o welout er reter al liviou stank a embann donedigez an heol. Ha ne oa d'in eno, d'ar poent end-eeun ma edo ar skeudou oc'h en em astenn an hira-holl, er vro dizolo-se, na goudor na gwarez. Ha ne oan ket va-unan ! Eur sell a ris ouz va c'henveajer, ha skrija a ris adarre: den e borpant louet an hini e oa !

Mousc'hoarzin a reas o welout va dremm c'hlac'haret. Hep va lezel da zigeri va beg e kendalc'has : « Peogwir ez eus traou boutin etrezomp, tostaomp eta an eil ouz egile, hervez giz ar bed-mañ. Amzer hor bo atao d'en em zispartia. An hent-mañ, a-hed ar menez (daoust n'hoc'h eus ket soñjet en dra-se) n'eus nemetañ hag a c'hellit kemer, m'hoc'h eus eun tamm skiant vat. N'oc'h ket evit diskenn e-barz an



draonienn, ha n'oc'h ket muioc'h evit mont war ho kiz a-dreuz ar menez. An hent-mañ a zo va hent ivez. Ho kwelet em eus o koll ho liou dirak an heol o sevel. Presta a rin d'eoc'h ho skeud keit ha ma chomimp a-gevret. Ret e vo d'eoc'h avat va gouzañv en ho kichen. N'emañ ken ho Pendel ganeoc'h. Eur servijer mat e vin d'eoc'h. N'am c'harit ket, siouaz. An dra-se ne vir ket ouzoc'h koulskoude da denna mad diouzin. N'eo ket an diaoul ken du ha ma vez livet. Dec'h hoc'h eus va lakaet da vont droug ennoun, gwir eo. Met hizio em eus pardonet d'eoc'h. Berraet em eus an hent d'eoc'h, hen anzav a rankit. Kemerit ho skeud eta eur pennadig da welout ».

Savet e oa an heol. Tud a zeue davedomp. Asanti a ris en desped d'in va-unan. An den, en eur c'hoarzin, a lezas va skeud da riskla d'an douar. Kerkent ez eas da gemer e lec'h war skeud va marc'h ha da drota em c'hichen. Iskis e kaven kement-se. Tremen a rejomp dirak eur bagad kouerien, hag a dennas o zogou gant doujañs d'eun den gwisket-mat enorus eveldoun. Tra ma kendalc'hen gant va hent, e sellen a-gorn, diwar va marc'h, gant keuz ha va c'halon o lammat, ouz ar skeud-se a oa bet d'in gwechall, hag a oa bremañ prestet d'in gant eun estren, gant eun enebour, kentoc'h.

Hemañ a gerze dibreder-kaer em c'hichen, en eur c'houibana eur sonig. Edo war droad ha me war loen. Trei a ris va fenn. Re greñv e oa an temptadur. Ha me da sacha war ar rañjenn, da rei ar c'hentrou d'am marc'h, ha da vont kuit d'an daoulamm ruz dre eun hent-treuz. Ne gasis ket avat va skeud ganin. Kerkent ha ma oa troet va marc'h e oa risklet, hag edo e-kreiz an hent bras o c'hortoz e vestr gwirion.

Ret e voe d'in dont war va c'hiz, mezekaet. Den e borpant louet, echuet gantañ e sonig distrafuilh-krenn, a reas goap ac'hanoun, a lakaas va skeud en e lec'h adarre hag a lavaras d'in ne chomje biken va skeud stag ouzin keit ha n'em bije ket e brenet diganiañ en eun doare reiz. « Ho terc'hel a ran », emezañ c'hoaz, « dre ho skeud ha ne dec'hot ket diouzin. Unan pinvidik eveldoc'h a rank kaout eur skeud, se 'zo anat. N'eus netra da damall d'eoc'h, nemet beza chomet ken pell hep heñ kompren ».

Adkregi a ris gant va beaj dre an hevelep hent. Holl aesteriou ar vuhez, he holl splannderiou zoken, a oa em c'herz. Mont a c'hellen skañv ha dieub ne vern da belec'h, o veza ma oa ganin eur skeud, hag heñ amprestet hepken. Dre-holl e kaven an doujañs a zeu da heul ar binvidigez. E oa ar maro em c'halon koulskoude. Va ambrouger burzudus, hag a lavare d'an holl e oa servijer izel pinvidika den an douar, a veze bepred dare da ober hervez va c'hoant. Akuit hag ampart-dreist e oa, gwir skouer ar mevel evit eur mondian. Morse avat ne dae diwar va zro, ha ne ehane ket da c'hodisa, o fiziout atao e teuje eun devez ma sinjen ar marc'had ha ma kemerjen va skeud adarre, ha pa ne vije nemet evit en em zizober dioutañ. Ken tregaser e oa ha ma oa kasaus. Aon am boa razañ. Bez' e oan en e veli. Va derc'hel a rae, abaoe m'en doa va c'haset en-dro d'ar bed a dec'hen dioutañ. Ret e oa d'in selaou e brezegennou helavar, ha merzout a raen e oa ar wirionez gantañ. Eun den pinvidik war an douar a rank kaout eur skeud, ha ma vennen derc'hel ar renk en doa va lakaet da gemer dre widre, n'em boa nemet eun dra da ober. Va menoz a oa graet avat : aberzet em boa va c'harantez, freuzet em boa va buhez, biken ne rojen va ene, evit holl skeudou ar bed, d'ar c'hrouadur fallakr-se. Ne ouien dare petra a c'hoarvezje a-benn ar fin.



Azezet edon eun deiz dirak eur c'heo, a vez gweladennet gant an estrenien a dremen dre ar menez. Eno e klever hiboud ar froudou dindan douar o sevel eus an dounderiou divent, hag ar maen a daoler e-barz a lak an islonk da dregerni hep tizout ar strad biken.

*(Den e borpant louet a glask eur wech c'hoaz lakaat Per Schlemihl da sina ar marc'had).*

Dremmou eus an amzer gwechall a savas dirak va ene. Trumm e c'houlennis outañ : « Ha bet ho poa e sinadur digant an aotrou John ? » Mousc'hoarzin a reas : « N'em boa ket ezomm a sinadur digant eur mignon eveltañ ». — « Pelec'h emañ ? Gouzout a fell d'in, en ano Doue ! » En eur dermal e lakaas e zourn en e c'hodell, hag e tennas er-maez dre e vleo korf disliv ha disleberet Thomas John, hag eus ar muzellou glas, maro, e teuas ar c'homzou kañvaouusmañ : « *Justo judicio Dei judicatus sum : justo judicio Dei condemnatus sum* ». (1) Ar spont a grogas ennoun. Ha me da stlepel ar yalc'h he feziou sklintin en islonk, ha da lavarout d'an den louet evit beza echu gantañ : « Me a c'hourc'hemenn d'it, en ano Doue, euzadenn ma 'z out, sevel ac'han ha chom hiviziken pell diouz va sell ! » Sevel a reas, teñval e benn, da steuzia raktal e-touez ar berniou reier a c'hrounne ar gouelec'h.

(1) " Barnedigez reiz Doue am barnas ; barnedigez reiz Doue am c'hondaonas ".

IX

Edon azezet eno, hep arc'hant hag hep skeud. Eur pouez bras avat a oa bet lamet diwar va c'halon. Distrafuilh e oan. Panevet va c'harantez kollet, panevet ar rebechou a raen d'in va-unan en abeg da se, kredi a ran e c'helljen beza bet eürus. Ne ouien ket koulskoude petra ober. Furchal a ris em godellou ha ne gavis nemet eun nebeut peziou aour. Ha me d'o c'honta en eur c'hoarzin. Lezet em boa va marc'h en ostaleri. Mez am boa da zistrei eno. Ret e vije d'in da vihana gortoz betek serr-noz. Uhel e oa an heol c'hoaz en oabl. En em astenn a ris e skeud ar wezenn dosta, hag e vanis kousket e peoc'h.

Skeudennou kaer o tañsal drant, oc'h en em strolladistrolla, sed an huñvre blijus a ris. Mina, eur gurunenn vleuniou war he bleo, a dremene skañv dirazoun o vousc'hoarzin d'in hegarat. Bendel, ar paotr mat, a oa ivez kurunet a vleuniou hag a rede e-biou en eur saludi ac'hanoun. Kalz re all a welis c'hoaz, ha te ivez, a gredan, Chamisso, pell e-touez an engroez. Eur sklerijenn vras a bare, ha lavaret e vije e oa an holl hep skeud.A zo souezusoc'h c'hoaz, ne oa ket divalo. Bleuniou ha soniou, karantez ha levenez, dindan bodou palmez. Ne oan ket evit herzel ar stummou finvus, karantezus, aezennus-se, nag evit kompren perak e oant eno. Bamet e oan avat gant an huñvre-se, hag aon am boa da zihuni. Dihunet edon, ha derc'hel a raen va daoulagad serr evelato, da virout pelloc'h dirazoun ar gweledigeziou a dec'he endeo diouzin.



Pa zigoris va daoulagad e skede c'hoaz an heol en oabl, hogen diouz tu ar reter. Bet e oan an nozvez penn-da-benn o kousket. Se a oa evel eur c'hemenn d'in da dremen hep mont en-dro d'an ostaleri. Dilezel a ris hep keuz pez a chome ganin. Va menoz a ris da heulia war droad an hent a dreuze ar vro goadek en traoñ d'ar menez, oc'h aotren d'an tonkadur ober ganin kement a felle d'ezañ ober. Ne daolis ket eur sell en a-dreñv. Ne soñjis ket zoken e Bendel, am boa lezet pinvidik ha m'em bije gellet goulenn skoazell digantañ. Prederia a raen e pe stumm e rankjen hiviziken mont dre ar bed. Dister e oa va dilhad. Eur goz jakedenn du a oa ganin, am boa douget e Berlin gwechall, hag a oa kouezet va dourn warni, ne ouzon dare penaos, pa edon war-nes mont kuit. Eur bonedbeajour a oa war va fenn, hag em zreid eur re heuzou koz. Sevel a ris, trouc'ha a ris war an dachenn eur vaz skodek da zerc'hel eñvor eus al lec'h-se, hag e kemeris penn va hent.

*(En em gavout a ra gant eur c'houer, hag a ya kuit dioutañ pa wel n'en deus ket a skeud. Neuze e ra e venoz mont da labourat en eur vengleuz).*

Glao a oa bet e-pad daou pe dri devez, en doare ma voe aesoc'h d'in bale. Se avat a voe diwar goust va heuzou, a oa bet graet o soliou evit ar c'hont Per, ha n'eo ket evit eur paour kaez den war droad. Mont a raen, koulz lavarout, diarc'hen. Ret-mat e oa d'in pourchas heuzou nevez. Antronoz vintin e rankis ober ar gefridi-se en eur vourc'h. Foar a oa eno en deiz-se, ha bez' e oa en eur stal heuzou koz ha nevez da bre-

na. Pell amzer e chomis oc'h ober va choaz hag o varc'hata. C'hoant bras am boa da gaout eur re nevez-flamm, nemet spontet e voen gant ar priz anezo. Ober a rankis eta gant eur re goz, hag a oa c'hoaz mat ha kreñv. O faea a ris war an taol d'ar marc'hadour, eur paotr koant e vleo melen rodellek, a hetas d'in eur veaj vat en eur vousc'hoarzin hegarat. Ha me dioustu da wiska va heuzou ha da vont kuit eus ar vourc'h dre zor an hanternoz.

Edon beuzet em soñjou, hag a-vec'h ma sellen pelec'h e lakaen va zroad. Prederia a raen er vengleuz, a oan e spi da dizout a-raok an noz, ha ne ouien ket tre penaos en em ziskouez eno. N'em boa ket graet daou c'hant paz, pa daolis pled em boa faziet war va hent. O sellout tro-war-dro d'in e verzis e oan e-kreiz eur sapreg koz, didud, na oa bet lakaet ar vouc'hal enni biskoaz. Eun nebeut kammedou a ris c'hoaz, hag ec'h en em gavis e-touez reier digenvez, gant netra nemet kinvi ha torr-maen en o c'hichen, tachennou erc'h ha skourn etrezo. Yenmeurbet oa an avel. Pa sellis a-dreñv, ar c'hoad a oa aet kuit. Mont a ris larkoc'h. En-dro d'in e rene sioulded ar maro. Ar skourn en em lede en diabellgweled, eur vorenn deo ha pounner istribilhet a-zioutañ. Edo an heol, liou ar gwad, war ribl an dremmwel. Krena a raen gant ar riou. Ne ouien ket penaos e oa c'hoarvezet. Ha me da vont buanoc'h, poulzet gant an anoued. Setu ma klevis a-bell hiboud an dour. Eur c'hammed c'hoaz, hag edon war ribl skournet ar mor. Bagadou stank a reuniged a lamme gant trouz e-barz an dour. Mont a ris a-hed an aod, ha setu ma welis adarre reier, dour ha koadou sapr ha bezo. Redek a ris c'hoaz eur pennadig.



Tomm-bero e oa. Edon e-touez rizegou ha gwezmouar kaer. Mont a ris e skeud ar gwez, ha pa dennis va montr e welis ne oa ket tremenet eur c'hardeur abaoe ma oan aet diouz ar vourc'h. Kredi a raen e oan o huñvreal. Ha me da zanta va zeod evit dihuni. Hogen dihun-mat e oan. Serri a ris va daoulagad d'en em soñjal eun tammig. Tud a glevis em c'hichen o kaozeal en eun doare iskis dre ar fri. Sellout a ris : daou Sinaad, aes da anavezout diouz o dremmou aziadel, pa n'em bije ket barnet diouz o dilhad, a glaske toulla kaoz ganin en eur saludi hervez giz o bro. Sevel ha ris ha kila daou gammed. N'o gwelis ken. Kemmet-holl e oa ar gwel : gwez ha koadeier a oa deut e-lec'h ar rizeg. O sellout piz ouz ar gwez-se hag ar plantennou all a greske trowar-dro, e kavis e oant re tu gevred Azia. Pa glaskis avat tostaat ouz eur wezenn, eur c'hammed... hag e oa kemmet pep tra. Neuze e kerzis evel eur soudard yaouank o teski e vicher, goustadik ha kompez. Broiou, kompezennou, maeziou, meneziou, steppennou, gouelec'hiou a dremene evel dre vurzud dirak va daoulagad souezet : hep mar ebet, e oa ar botouseiz-leo em zreid.

## X

Koueza a ris war va daoulin, o vaga soñjou, dilavar, hag o skuilha daerou a anaoudegez-vat. En eun taol e save sklaer dirazoun va amzer da zont. Ha me harluet diouz kompagnunez an dud dre va fazi a wechall, kaset e oan, en digoll, davet an Natur, am boa karet a-viskoaz. An douar a oa roet d'in da veza d'in

eul liorz founnus, ar studi da veza stur ha nerz va buhez, ar ouieziegez da veza he fal. N'eo ket eur menoz a zeuas em spered d'ar poent-se. Rak abaoe n'em eus graet nemet klask seveni feal an uhelvennad a savas spis ha klok neuze dirak va lagad-diabarz, gant eur gred sioul, kreñv ha padus, ha n'oun bet eürus e doun va c'halon nemet pa glote ar gwirionder gant an uhelvennad-se.

Dizaoulina a ris trumm da berc'henna en eun taol-lagad an dachenn ma felle d'in medi enni hiviziken. Edon war uhelennou Tibed, hag an heol, am boa gwelet o sevel eun nebeut euriou a-raok, a oa endeo tost da vont da guz. E dizout a ris en-dro, o treuzi Azia eus ar reter d'ar c'hornog, ken na voen en Afrika. Ha me da arvesti piz ouz ar vro-se, o vont meur a wech eus an eil penn d'ezi d'egile. Evel ma chomen digor-bras va beg dirak piramidou hag azeulvaou Ejipt, e verzis e-kreiz ar gouelec'h, nepell diouz Thebes he c'hant dor, ar c'heviou a veve enno al leaned kristen gwechall. Raktal e teuas eur soñj em penn : amañ emañ da di. Dibab a ris unan eus ar re guzeta, ec'hon hag aes war eun dro, diziraezus d'an aourgoun, da loja eno en deveziou da zont. Ha neuze e krogis em baz-veajour adarre.

*(Beaji a ra evel-se dre ar bed-holl, o studia doareou an dud, al loened, ar plantennou hag ar vein. Pa fell d'ezañ mont goustad e laka pantouflou war e heuzou).*



## XI

Eun dro ma edon war aodou Norvegia, va fantouflou war va heuzou, o kutuilh man ha felu-mor, ec'h en em gavis trumm, e korn eur roc'h, dirak eun arz gwenn. Klask a ris, goude taolet ganin va fantouflou, tremen war eun enezenn en tu all d'an dour, hag a c'hellen tizout gant harp eur garreg noaz o sevel a-rez ar gorre. Lakaat a ris eun troad start war ar garreg. Egile avat a gouezas er mor, rak chomet e oa ar bantouflenn warnañ hep gouzout d'in.

Sklaset e voen raktal, ha bec'h d'in da savetei va buhez. Kerkent ha ma touaris ez is en eur redadenn betek gouelec'hiou Libua, da sec'ha en heol. Tra ma edon eno avat, e paras ken tomm war va fenn ma rankis distrei, klañv-bras, en eur drabidella war-du an hanternoz. Da skañvaat va foaniou e klaskis en em zifreta ar muia ma c'hellen, ha me da stampa eus ar c'hornog d'ar reter hag eus ar reter d'ar c'hornog. Gwech e kejen gant an deiz, gwech e kejen gant an noz, gwech gant an hañv ha gwech gant yenijenn ar goañv.

Ne ouzon ket pegeit e kantreis en eur horjella war va divesker dre ar bed. E oa va gwazied o leski gant an derzienn, ha spontet e oan o santout ar skiant o vont diouzin. A zo gwasoc'h, dallet evel ma oan, pila a ris war droad unan bennak. Eun taol a voe distaget ganin, hag e kouezis...

Pa zeuis ennoun va-unan edon astennet klenk en eur gwele mat, e-touez kalz gweleou all en eur sal gaer hag ec'hon. E oa unan bennak azezet e-tal penn

ar gwele, ha tud o vont dre ar sal eus an eil gwele d'egile. Dont a rejont dirak va hini, ha komz diwar va fenn. « Niverenn 12 » a raent ac'hanoun. Ha koulskoude e c'hellen lenn sklaer-meurbet war ar voger, ouz va zreid, skrivet war eun daolenn varmor e lizerennou alaouret va ano :

PER SCHLEMIHL

hep fazi ebet. War an daolenn e oa c'hoaz, dindan va ano, diou renkad lizerennou. Re wan e oan avat evit o digeja. Adserri a ris va daoulagad.

Eun dra bennak a glevis, lennet fraez hag uhel diwar-benn Per Schlemihl. Hogen ne voen ket evit kompren. Gwelout a ris eun den hegarat hag eun itron goant-tre gwisket e kañv. Ne oant ket estrenien, ha padal, ne oan ket evit o anavezout.

An amzer a dremenas. « Niverenn 12 » a oa va ano, ha kemeret e oa « niverenn 12 » evit eur Yuzeo, daoust na veze ket graet gwasoc'h d'ezañ evit se. Den, hervez doare, ne verzas e oa diskeud. Va heuzou, a lavarjod d'in, a oa diwallet mat gant kement a oa bet kavet warnoun pa oan bet degaset eno, ha daskoret e vijent d'in kerkent ha ma vijen pareet. Al lec'h ma edon a oa anvet « Schlemihlium ». Hag ar pez a lenned bemdez diwar-benn Per Schlemihl a oa da c'houlenn ma vije pedet evit ar Schlemihl-se, krouer ha madoberour ar c'hlañvdi. An den hegarat am boa gwelet e-tal va gwele a oa Bendel, an itron goant a oa Mina.

Parea a ris, ha me atao dianav, er « Schlemihlium » hag e teskis c'hoaz muioc'h. Edon e kêr c'henidik Bendel. Gant ar pez a chome eus va aour, milliget gwechall, en doa savet ar c'hlañvdi-se em ano. Eno



e vezen binniget gant paour kaez tud. Bendel e-unan a evesae ouz an ti. Mina a oa intañvez. An aotrou Raskal en doa kollet ar vuhez da heul eur prosez torfedel, hag en doa koustet d'ezi an darn vrasa eus he danvez. Maro e oa he c'herent. Edo-hi o veva eno evel eur vaouez a zoujañs Doue, o pledi gant a bep seur oberou mat.

*(Bendel ha Mina a chom eun deiz eur pennad mat o kaozeal e-kichen gwele Per. Keuz o deus o-daou d'o mignon gwechall, na ouzont ket petra a zo c'hoarvezet gantañ. Kavet o deus peoc'h ar spered evelato a-benn ar fin).*

Fromet-holl e oan bet gant ar gaozeadenn-se. O trei em spered edon pez a vije d'ober : diskleria va ano, pe mont kuit, dianav evel ma oan deut. Sed a zivizis : goulenn a ris eun tamm paper hag eur c'hreion, hag e skrivis ar geriou-mañ :

« Ho mignon koz a zo ivez eürusoc'h hizio eget gwechall. Pinijenn a ra, hogen er binijenn-se ez eus peoc'h ».

Neuze e vennis en em wiska, o lavarout e oan deut kreñvoc'h. Kerc'het e voe d'in alc'houez an armelig a oa e-tal va gwele. Eno e kavis va holl beadra. Lakaat a ris va dilhad, skourra a ris va boest-louzawour a-dreuz war va mantell du, sanka a ris va zreid e-barz va heuzou, ha lezel a ris ar bilhed war ar gwele. Kerkent ha ma voe digoret an nor d'in e oan pell dija war hent Thebais.

*(Diwar neuze ne ra mui nemet studia ha sevel levriou gouiziek).*

Te eo, Chamisso, va mignon, am eus dibabet da virout va istor burzudus, ma c'hello eun deiz marteze, pa vin aet diwar ar bed-mañ, talvezout da gentel da veur a hini e-touez bediz. D'it avat, mar fell d'it beva e-mesk an dud, da zouja da genta ar skeud, ha d'an eil an arc'hant. Mar fell d'it beva evidout-te hepken, evit ar pez gwella a zo ennout, neuze n'ec'h eus ezomm eus ali ebet.

N'EUS KEN



# Notennou

**« MENTONIEZ »**

Mar deo gwir e pouez an darvoudou speredel muioc'h eget an darvoudou politikel e buhez eur bobl, eun darvoud bras a zo c'hoarvezet en istor Breiz e miz du 1934. Er miz-se eo bet embannet eul levr hag a ro kement a lañs hag a sked d'hor yez vroadel ma kredan e vo eñvoret da viken gant hor gourvibien, evel Geriaduriou Ar Gonideg ha « Barzaz Breiz » Kermarker. Eun oberenn a lennegez n'eo ket. Ouz ar re-se omp boazet : bep bloaz e kresk hon teñzorig tamm-ha-tamm evit dudi an holl en hon touez. An oberenn a zo bet peurvoulet er miz tremen a zo eul labour a ouiziegez, distag-krenn diouz al lennegez : « Mentoniez » C.L. Kerjean. Hag aze emañ an nevezinti.

Diaes e vo d'ar re n'o deus ket c'hoaz al levr kompren al levenez hag al lorc'h a zo ennoun pa gomzan anezañ. Ar re all, ar re o deus e lennet hag e studiet a-benn bremañ, n'o devo ket a boan en enep da gompren : rak sur oun ez eus enno levenez ha lorc'h kemend-all. Lavarout a rin hepken an dra-mañ : ma chome c'hoaz da arvari ha gouest e oa ar brezoneg da dalvezout da yez ouiziek, aet eo pep arvar kuit. Hag evit se hon eus da drugarekaat eur Breizad, en deus poaniet ha prederiet e-pad bloaveziou da rei d'imp eul labour frammet ken start ha ken resis

ma rankor e gemer hiviziken da skouer ha da ziazez d'an holl labouriou kenseurt: eun dachenn ec'hondispar a zo digoret d'hor yez, hag eur rummad nevez a Vrezoned a c'hello beza gounezet d'ar menoz broadel.

Neb a wel an oberenn-mañ a van saouzanet hag a c'houlenn dioustu penaos e c'heller rei eul levr ken bras, moulet ken brao war baper kaer evit 12 lur hepken. Heñvel eo ar respont atao: labour ha largentez Breiziz o deus touet savetei o bro daoust da leziregez ha krinder ar Vrezoned all. Eun nerz burzudus a zo ouspenn en oberenn C.L. Kerjean. Kement hini en deus bet da labourat warni a zo bet evel teoget ganti. Gwelet em eus ar voulerien o lakaat o holl boan da sevel eul levr difazi, lorc'h enno da zegas ganto d'ar gêr eur skouerenn eus o labour.

Evit ma c'hello ar « Ventoniez » beza skignet dre ar vro a-bez ez eo bet lakaet ken izel ar priz. Mar hor bije kontet evel an embannerien all, da 45 lur e vije aet da vihana. Eul levr eo da veza prenet, n'eo ket da veza beziet e korn eun armel, hogen da veza diskouezet d'an holl, da veza roet da gement hini a c'hell ober e vad dioutañ.

Ouspenn a zo: evit embann hep dale labouriou gouiziek all, e rankomp kaout skoazell. Ne c'houlennomp ket an aluzen. Goulenn a reomp digant pep Breizad emskiantek prena levr kenta ar rummad. Ne gollint netra, pell ac'hano, ha d'imp e roint kalon da genderc'hel gant hon ero.

**« Brezoneg ar Vugale »**

Profou: an Dim. M. Gourlaouen: 50 l.



Levriou kaset: skol gristen ar baotred, Pleiben: 125 l. — Skol gristen ar merc'hed, Karnoed: 28 l. — en holl: 153 lur.

Chom a ra er c'hef: 0 lur. 90.

Gwall rouez e teu, siouaz, ar profou, d'ar mare end-eeun m'hon eus ar muia ezomm, d'ar mare ma welomp hon oberenn o teurel frouez. Evit skigna c'hoaz hol levriou e-touez ar vugale, evit harpa al labourerien galonek a laka deski ar yez er parreziou tro-dro d'ar C'hastell-Neve, evit brasaat ha kaetraat niverennou « Kannadig Gwalarn » ha moula levriou nevez, e rankomp kaout muioc'h eget 0 lur 90 e kef « Brezoneg ar Vugale ».

**Deiziaduriou brezonek**

An deiziaduriou savet gant an Ao. X. de Langlais evit 1935 a zo kaer-meurbet, hag alia a reomp d'an holl o frena digant an Ao. R. Caouissin, Pleiber-Krist. Eur rebechig hepken: mat e vije bet lakaat an doare-skriva reiz war ar skrid moulet e traoñ ar pajennou, ha lakaat ivez « digwener » e-lec'h « dirgwener ».

**Asant ha dissant**

Diwar-benn hon niverenn diweza, « Kleier Eured », eul lennerez a skriv d'imp:

« Plijet en deus d'in kalz ho levr diweza Kleier Eured. Abaoe pell 'zo n'em boa lennet netra ken gwirion, ar pez a garan dreist-holl, daoust ma lavarit n'eo ket gwirion tud ha darvoudou ho kontadennou ».

Hag eul lenner:

« Mat-tre e kavan Kleier Eured, ha dudius pa 'z

eo gwir ez oun manet dihun en noz betek lennet ganin ar bajenn diweza. Ha koulskoude, evel ma 'm eus lavaret d'eoc'h, daoust d'in da c'houzout ez eo evit ar mad, e kavan gwelloc'h parea ar bihanderiou a zo ennomp gant skoueriou meur ».

Hor c'henlabourer mat X. de Langlais a ro d'in e ali a-zivout ar pennad embannet n'eus ket pell gant Roparz Hemon diwar-benn « An Den hag ar Yez » :

« Lennet em eus gant kalz a evez kement a lavarit a-zivout an den hag ar yez, met, evit beza frank ha didro, n'oun ket en taol-mañ ali ganeoc'h. Ya, ret eo sevel eur yez skiantel, lennegel zoken evel ma vez lavaret. Arabat neoac'h kroui geriou nevez skiantel evit ar blijadur hepken da gomz eur yez disheñvel diouz hini ar bobl ! An hini a skrivfe « melended he bleo » ne rafe nemet ober fae war an dro-spered brezonek, ha trei e soñjou, ger evit ger, eus ar galleg, hep gounid speredel ebet. Ha neuze, aesoc'h e vefe skriva e galleg ! Ya, e pep seurt yez a zo, eul langaj a zo evit ar pemdeziek hag eun all evit ar soñjou uhel, gouzout a ran. Met re lies, hag al langajse, re uhel, divuhez, n'eo ket eun trefoedach skiantel ? Ar yez filozofiek gallek a zo eun druez ! Ha yez ar varnourien ! N'eo ket komprenet gant an dud varnet. Skriva a ran, gouzout a rit, eul levrig diwarbenn an Arz, ha neoac'h n'eus ket ennañ eur ger marteze na vefe ket komprenet gant « eur bobl ». Ha diaesoc'h eo evit ar skrivagner derc'hel war spered ar yez eget trei an troiou-lavar gallek ger evit ger evel e « Istor ar Bed », ret eo hen lavarout, daoust d'an doujañs am eus. Gouzout a rit, keneil ker, penaos e karan al labour en deus graet Gwalarn. Ret e oa adsevel ar yez, a « varve etre ar c'hraou moc'h



hag ar c'hraou defived ». Arabat ankounac'haat koulskoude emañ beo c'hoaz ar Brezoneg, arabat ankounac'haat emañ ar yez komzet ar wir vammenn, n'em eus ket lavaret yez ar bobl, met... ar yez komzet koulskoude, peogwir n'hon eus lennegez ebet, koulz lavarout. Ya, ret e vefe kroui eur yez lennegel, met eur yez laouen, merc'h ar ouenn, eur vatez yaouank a rafe he labour gant plijadur, hep lorc'h ebet ! »

(Notenn. — Souezus, d'hor meno, kemer evel skouer eus an traou troet ger evit ger eus ar galleg, eul labour evel « Istor ar Bed », a zo ar yez anezañ, en enep, eur skouer a geltiegez, — e-touez an oberennou brezonek uhel ar pella, marteze, diouz ar galleg).

**« Ti Breiz »**

Serret eo bremañ ar stal « Ti Breiz », er straed Algesiras, e Brest. E-pad eun nebeut bloaveziou ez eo bet an ti-se lec'h-emvoda ar Vrezoned vat e brasa kêr Breiz-Izel. Pell amzer e talc'hint eñvor an dimezelled Torcol, o deus stourmet eno ken kalonek, hep skoazell ebet, koulz lavarout, evit ar yez hag ar vro.

**« KERNOW »**

Kenderc'hel a ra KERNOW da zont er-maez bep miz, atao ken dudius da lenn. Eun dlead eo d'imp harpa, ar muia ma c'hellomp, hor breudeur a Gerne-Veur. Ouspenn-se, arabat d'imp ankounac'haat ez eo studi ar yezou keltiek kar d'hon hini unan eus tachennou ar ouiziegez a dleomp-ni pleustra ar muia warno. Bez' ez eus e Breiz bremañ eur strolladig

kembraegourien hag iwerzonegourien gouest da embann labouriou e brezoneg. Da e vefe da unan bennak kregi a-zevri-kaer gant ar c'herneveg. Evit koumananti da GERNOW ha prena levriou da zeski ar c'herneveg, e c'heller skriva da WALARN, pe wareeun d'ar rener, an Ao. A.S.D. Smith, Chy Caradar, Perranporth.

**A-zivout ar C'hendalc'h hollgeltiek**

Eur c'heneil hag a oa er c'hendalc'h diweza e Bla-Klia a skriv :

« Ar gudenn vrasa a sav e seurt kendalc'hiou eo kudenn ar yez. Rouestlet-kenañ eo ar gudenn-se. Lavaret ho poa e c'hellfe beza graet gant an esperanteg, ha graet ho poa-c'houi gantañ, hogen n'eo ket deut da vat ho taol ganeoc'h. A-du ganeoc'h edon gwechall, — hag ez oun c'hoaz. Hogen me 'gav d'in e vefe gwelloc'h ma teufe eur yez keltiek, — e-mesk an teir yez talvoudusa : iwerzoneg, kembraeg, brezoneg, — da drec'hi war ar re all. Iwerzoniz a zo tuet muioc'h-mui da lavarout e tle o yez d'ezo dont da veza al « lingua franca » etre an holl Gelted, hag an dra-se o deus lavaret ha skrivet meur a wech epad ar c'hendalc'h. Ya, gant ma vo saveteet ha diazezet-mat er Gaeltac'ht, ha strewet hag implijet dreholl en Iwerzon. Ret eo lavarout emaint a-zevri gant al labour-se. Douglas Hyde ha De Valera o deus hen lavaret d'ar vodadeg-degemer, fraez ha sklaer : « Pez a fell d'imp eo Iwerzon oc'h iwerzonega ». Harpet int gant ar gouarnamant, hag ar c'hiz e Bla-Klia eo komz iwerzoneg. Daou nerz a-du ! Bez' ez eus c'hoaz tud yaouank ar skoliou-meur ha re ar skolioùetre. Eun drugar eo gweladenni skoliou evel an hini ma vez Uileas o kelenn a-hed ar bloaz. Goullo e oa pa 'z oun bet, hogen bez 'oa c'hoaz war eun daolenn du eur gentel war an niveroniez en iwerzoneg ».

Lennit mat !

# 15 lur e-lec'h 22 lur

**Evit lenn ar brezoneg**
**e rank an holl kaout ar**

# GERIADURIG-DOURN BREZONEK - GALLEK

**Evit aesaat d'an holl prena al labour-se, e vo lezet da 15 lur hepken (e-lec'h 22 lur) :**

**1. D'ar re a baeo war eun dro eur c'houmanant da WALARN pe da GANNADIG GWALARN.**

**2. Pe d'ar re a breno war eun dro evit 10 lur da vihana eus levriou GWALARN.**

**Diwar-benn al levr nevez « MENTONIEZ »**

An Ao. E. Ar Moal, rener ar gazetenn « Breiz », a skriv d'imp:

« *Erwan Ao Moal a ginnig gwella trugarez ha gourc'hemennou d'an aotrou Roparz Hemon evit al levr MENTONIEZ, a spleito dreist, e lein an emzao brezonek. Embannet e vo war niverenn ispisial Breiz* ».

Diwar « Breiz Atao » (18 a viz du) e troomp al linennou-mañ :

« *Emañ Gwalarn o paouez embann eul levr a bouez dreist : MENTONIEZ... 150 a bajennou ennañ. Eur geriadur a zeu da heul al labour. Evit ar wech kenta eo e saver eur ventoniez e brezoneg : kredi a ra d'imp eta e vo brudet kalz levr Kerjean. Ret eo e tennfe an evez* ».

C. L. KERJEAN

# MENTONIEZ




**eul levr kaer**

**gant skeudennou**

**Priz : 12 lur**

Moulerez M. VIOLET, 17, ru d'Algesiras, Brest    Ar Mérour : Y. DRÉZEN

Priz : 16 real